# GWALARN

## TAOLENN

Kredenn « Gwalarn » e-keñver Kudenn an Doare-Skriva.
Ar Brezoneg er Skol
Kantvloaziad al « Leeuw van Vlaanderen »

KEVRENN ETREKELTIEK

## " SETH HAG ADAM "

(Eur Pennad Kerneveg)
Skrid reizekaet gant R. Morton Nance
Troidigez ha Notennou
gant Roparz Hemon

Rener-Meur Iwerzon, gant Farnachanavan

BREZONEG EEUN

Penaos rei eun Ano Brezonek d'eun Ti
Penaos kelenn ar Brezoneg Eeun

NOTENNOU

STAGADENN : Geriadurig Gallek-Brezonek, gant Roparz Hemon (Trede ha Pevare Strobad)

*Pep gwir miret striz*

**119-120**

HERE-DU

1938

TAOLENN


Kredenn « Gwalarn » e-keñver Kudenn an Doare-Skriva.

Ar Brezoneg er Skol

Kantvloaziad al « Leeuw van Vlaanderen »

KEVRENN ETREKELTIEK

"SETH HAG ADAM"

(Eur Pennad Kerneveg)

Skrid reizekaet gant R. Morton Nance

Troidigez ha Notennou

gant Roparz Hemon

Rener-Meur Iwerzon, gant Farnachanavan

BREZONEG EEUN

Penaos rei eun Ano Brezonek d'eun Ti

Penaos kelenn ar Brezoneg Eeun

NOTENNOU

STAGADENN : Geriadurig Gallek-Brezonek, gant Roparz Hemon (Trede ha Pevare Strobad)


*Pep gwir miret striz*

# KREDENN « GWALARN »
# E-KEÑVER KUDENN
# AN DOARE-SKRIVA

1. Doare-skriva ar brezoneg a zo bet diazezet gant tud ouiziek, bet studiet ganto ar yez a-hed o buhez.

2. Heulia a ra dre vras doare-distaga Leoniz. Hogen Leoniz o deus miret, gwelloc'h eget ar re all, doare-distaga an hen vrezoneg. Eun dlead eo da Wenediz anavezout an dra-se, evel ma 'z eo eun dlead da Leoniz anzav e rankont dilezel kement a zo trefoet ha gallekaet en o rannyez da gemer kement a zo yac'h ha keltiek-rik er rannyezou all.

3. Klask kemma an doare-skriva, da dostaat ouz doare-distaga Gwenediz, a zo eta disleberi ha digel-tiekaat ar yez. Arabat hen ober, zoken war zigarez aesaat studi ar brezoneg unvan e Bro-Wened.

4. Ouspenn se, eur c'holl amzer e vefe. Labour a-walc'h a zo dirazomp war bep tachenn. N'hellomp ket forana eurveziou prizius o c'hoari gant lizeren-nou.

5. Eur c'holl arc'hant e vefe ivez. Levriou, bet moulet diwar galz a vizou, a yafe eun darn vras eus o zalvoudegez da get en eun taol. Koustusoc'h eget diagent e vefe moula levriou nevez.

6. Eur skouer fall e vefe : eur wech kemmet eun draig bennak en doare-skriva, e vefe kavet abeg ennañ

adarre, ha klasket kemma atao hag atao. Ret d'ar Vrezoned deski gwaska war o froudennou ha plega d'eur reolenn, ma vennont adsevel o bro.

7. Eun taol-dislealded e vefe, e-keñver ar re o deus desket, gant kalz a drubuilh peurliesa, lenn ha skriva o yez, redia anezo da zeski eun doare-skriva nevez.

8. Eun taol-diskianterez e vefe dilezel eur reizadur start evit eur bern brizreolennou diresis hag arvarus.

9. Eun taol-dismegañs e vefe, e-keñver ar re o deus lakaet kement o foan, hag aberzet kement da gempenn d'imp eur yez unvan.

10. Bez' e rank doare-skriva ar brezoneg chom evel m'emañ e-pad eur c'hantved da vihana.

ROPARZ HEMON.



# AR BREZONEG ER SKOL

Plijout a raio d'hol lennerien, war a gredomp, kavout amañ, lakaet en hor yez, eur pennad gallek bet moulet war *La Croix des Côtes-du-Nord*, e 1897, da lavarout eo, ouspenn daou-ugent vloaz 'zo.

N'eus ket gwall bell, en eun notenn diwar-benn « ar brezoneg er skol » adalek amzer an Dispac'h, e tisklerie *La Semaine Religieuse* penaos ez eus bet graet a-zevri-kaer gant an trei diwar ar brezoneg e galleg ha diwar ar galleg e brezoneg, hogozik dibaouez, zoken e skoliou ar gouarnamant, betek war-dro 1875.

An Aotrou de la Ville-Boisnet a beurechu an notenn-se evel-hen :

Adal 1878, Enseller-Akademi ar Morbihan a anzave penaos ar vugale, o tont d'ar skol hep gouzout ar galleg, « n'int gouest da zeski netra nemet kenstrolla soniou ha silabennou hep gwir c'hounid d'ar spered ».

Eus 1880 da 1890, ez eas an droug kement war wasaat ma klaskas an ensellerien stourm outañ. Hag i da ijina ha da erbedi pez a anvont « pleustradennou war ar yez » ; eun doare-ober hennez hag a rank beza tamallet, eun doare-ober dister, dre ma'z eo kontammet gant ar reolenn striz : lezel ar brezoneg a-gostez.

Keid-all, er skoliou kristen e veze heuliet an doare-ober skiantek : studia an diou yez skoaz-ouz-skoaz, keñver-ha-keñver. Breudeur Bloermel a lake dirak Kendalc'h Kevredigez Vreiz e Roazon troidigeziou brezonek eus ar gwella war danveziou o tenna d'al labour-douar, graet gant bugale skol Gastellin ; hag an Ao. Loth, dean Kevrenn al Liziri e Roazon,

a zisplege e-keñver an dra-se ar varnadenn reiz-mañ :

« Eur vat a boelladenn eo an droidigez e brezoneg, hogen eur si bras a zo d'ezi, pa vez graet ganti hepken ; dougen a rafe ar skolidi da stumma o lavarennou diouz skouer ar galleg, hag evel-se mont a-enep anien ar yez ; ret ivez trei diwar ar brezoneg e galleg... ha dreist-holl sevel displegadennou berr a-zivout traou anavezet-mat gant ar vugale : ar goueliou, ar pardoniou, al labour war ar maeziou, taolennouigou, h.a. »

Sentet e voe da aliou an Ao. Loth, hag e miz Gouere 1897, « Strollad Mirerez ar Brezoneg » a voe karget da reiza eur c'hant bennak a zisplegadennou bihan kaset gant teir skol baotred renet gant Breudeur Bloermel, hag eur skol verc'hed dalc'het gant Leanezed ar Spered Santel.

Ne oant ket fall tamm ebet. An dra-se a ziskouez pegen buanoc'h e tigorfe spered ar bugel ma vefe lezet da greski dieub hervez e zoare, e yez ar c'havell, e-lec'h beza sujet ha prizoniet gant ar galleg.

Da echui, danevellskrid an Ao. kont de la Ville-Boisnet a zegas da soñj ar pez a zo bet graet en Iwerzon hag e Provañs gant ar Vreudeur Maxwell ha Savinien, ar pez a zo bet graet en hon touez gant ar Vreudeur de Lamennais ha de La Salle ; ha heti a ra an dra-mañ, a hetomp ivez a greiz kalon :

« Ra blijo gant Doue ma kresko an emzao kaer-se dizale, ha ma tarzo eus unan eus an daou Ensavadur mat karget da gelenn paotredigou hor maeziou ar Breur a vezo abostol ar yez vrezonek ».

Evel-se bezet graet (1).

(1) Moulet e brezoneg er pennad.



# KANTVLOAZIAD AL « LEEUW VAN VLAANDEREN »

E 1837, H. Conscience en doa embannet *Wonderjaar* ha *Phantazij*, arnodskridou eun den ijinet-dreist o klask e hent dre dastourn. Eun nebeut donezonou dibar a luc'hede enno, hogen ne oa ket a-walc'h d'ezañ na d'e lennerien. Heñ, dreist-holl a verve gant ar c'hoant ober gwelloc'h, ober eun dra vras. Trei ha distrei a rae en e spered an dezo bet savet ennañ da gana unan eus Tud Veur e bobl : eun anken griz, a vez boureviet ganti pep skrivagner, d'ezañ emskiant eus e gefridi.

Hogen tost oa mare an dieubidigez. Edo ar walennhud o vont da skei.

Daou zarvoud, an eil o harpa egile, a gasas Conscience war an hent mat. En eur furchal, e lennas dre zegouez danevell emgann Groninge, nevez embannet gant M. Voisin, lenndiour kêr Gent, hervez skrid Goethals-Vercruysse. Ha dres d'an ampoent e oa bet diskouezet gant al livour N. De Keyser eur skeudenn ma weler enni daou eus kadarnidi an emgann, Breydel ha Gwilherm Van Saaftinge, breur-lik eus abati Ter Doest, stouet a-zioc'h korf Roperz a Artez o vervel, hag en a-dreñv, gloazidi ha marc'hegourien. Setu ar sklerijenn o tarza en e benn. Ne darzas ket en aner. Emzavadeg 1302, hec'h orinou, kement tra a denn d'ezi hag a zever diouti, ar penndarvoud-se en istor Bro-Flandrez, aze emañ danvez al levr a zo en

e spered : *Eureka*, kavet en deus en diwez ! ha tridal a ra gant al levenez.

Evit dastum a bep seurt anaoudegeziou prizius, firbouchal a ra en hen g-*Kronyken van Vlaenderen*, er *Jaerboeken van Brugge*, hag e Maerlant, Marbode ha labouriou nevez Warnkoenig, Saint-Genois, hag all. Mont a ra da weladenni lec'hiou an emgann garo, hag ar pez a c'heller c'hoaz spurmanta diwar-lerc'h ar waz-dour ma redas enni kement a wad. (Aet eo ar waz-dour-se, ar Groningebeek, hogos da get, da heul liveadur ar gompezenn ma sav maen-eñvor an devez brudet). Ali a c'houlenn digant Blommaert, Serrure, Snellaert hag e wella mignon De Laet, a ro d'ezañ bod hag amzer da labourat gant ar vrasa largentez.

Ha trumm, e teu eur c'horf hag eur stumm d'an huñvre. En nevez-hañv, 1838, emañ an tri fennad kenta echuet, pe dost. Kaset eo an oberenn da benn e miz Kerzu, ha neuze e c'hell lavarout : *exegi monumentum*. Pell emañ an aozer diouz goanagi pegen divent e vo levezon al levr.

A dra sur, e sell al lennegez hepken, n'eo ket *De Leeuw van Vlaanderen* (« Leon Bro-Flandrez ») eur bennoberenn difazi. Staget fall ar c'hevrennou an eil ouz eben ; darvoudou an istor, evel m'int danevellet, disheñvel-kenañ diouz an darvoudou gwirion ; skeudennou an daou zen-meur eus ar bobl, Breydel ar c'higer ha De Coninck ar gwiader, a zo treset diampart ha diwidre eun tammig. Faltazi diharz ar skrivagner a zoug re merk ar romantelez a veze o ren d'ar mare. Pez a ra d'imp ankounac'haat an holl siou-se, a welomp sklaer hizio, eo freskter ar yaouankiz, donezon Conscience da liva taolennou beo hervez giz W. Scott : da skouer, donedigez Fulup Kaer e Brugge



gant Janed a Navarra, ha hi bamet dirak kened ha ficherez merc'hed kêr ; danevell Matinezou Brugge, eul lazadeg ken gwadus ha hini Gouel Berteleme ; taolennadur emgann Groninge, ma sav « Goedendag » an emzaverien ken spontus ouz ar varc'heien, saouzanet gant kement a gadarnded her ha dic'hortoz.

Ha dreist-holl, war bep pajenn e santer o tridal ar garantez tomm maget e kalon ledan Conscience e-keñver e Flandrez, e vro ; an anken doun a sav ennañ pa wel ez eo dismegañset gant darn, ankounac'haet gant darn all, dinerzet betek koll emskiant he galloudeziou o kousket. Fellout a ra d'ezañ groñs lakaat harz d'eun dismeg ha n'eo ket dleet.

Anataat a raio, dre eur skouer tennet eus an istor, eur skouer eus an talvoudusa etre mil, pegen kalonek e c'hellas Flandrez beza en amzer dremenet, ha pegen kalonek e c'hellfe beza en amzer bremañ, mar karfe diskleria eun tamm he menoz. Klevet e voe ar garm. Ha setu aze ar burzud graet gant al *Leeuw*. Ne voe ket hepken eul levr gwerzet mat, evel m'hen diskouez eur bern advouladuriou. Bez' e voe an drompilh skiltrus a zivoredas eur bobl, bet mouget he buhez speredel ha politikel dindan beli ar Spagn, Aostria, Dispac'h ha Kenta Impalaeriez Bro-C'hall, er 17-vet hag en 18-vet kantved.

Dishualerez Belgia, e 1830, en doa bevaat ha kreñvaet ar garantez-vro e meur a zen. Hogen evel ma oa bet graet dindan warez ha gant skoazell Bro-C'hall, kement e kreskas an doujañs e-keñver amezegez ar C'hreisteiz, ma teuas ar galleg da veza yez dre-gefridi ar gouarnamant nevez hag an holl verereziou. En enep, ar rannvroiou ma komzed enno ar flandrezeg abaoe meur a gantved a veze sellet outo

a-dreuz ; ac'hano eun diaezamant a dlee maga eun emzao.

H. Conscience a zeuas d'ar poent rik da lakaat a-wel pegen direiz oa ar reolennou a veze anoazet ganto ar re a anver hizio al « lenneien », e-giz Willems, Blommaert, h.a., hogen a chome dizeblant dirazo ar pep muia eus ar vourc'hizien ha tud ar werin, boas evel m'edont da blega dindan ar yeo ha da senti evel deñved.

Edo eun oadveziad nevez o tarza, an henvoaziou tost da zasorc'hi. Broudet gant skouer hag atiz H. Conscience, e tihune Flandreziz d'al lennegez. War bep tachenn pleustret gant spered mab-den e tiwane oberennou talvoudus, skoret gant grad-vat an dud, hag i skoret ganto d'o zro, heñchet ganto da c'houlenn o gwiriou, gwiriou ar yez hag ar re all.

Hervez eur pennad gallek gant
C. LOOTEN
(*Le Lion de Flandre,* Gouere 1938).



# KEVRENN ETREKELTIEK

BERRADURIOU

| | |
|---|---|
| br. | brezoneg. |
| Chrest. | Chrestomathie Bretonne J. Loth (Paris 1890). |
| km. | kembraeg. |
| kr. | kerneveg. |
| Dict. Et. | Dictionnaire Etymologique du Breton Moyen E. Ernault (Naoned 1887). |
| Gloss | Glossaire Moyen-Breton E. Ernault (Paris 1895-1896). |
| Gramm. | Grammaire. |
| Pedersen | Vergleichende Grammatik der keltischen Sprachen H. Pedersen (Gœttingen : I, 1909 ; II, 1913). |

(An niverennou a verk ar pajennou)

ALI

An notennou-mañ a zo bet savet hep skoazell Geriadur Kernevek-Saoznek R.M. Nance, ha n'eo degouezet ganin nemet en deiziou-mañ (here 1938). Gwelloc'h ha klokoc'h e vijent bet m'em bije gallet ober va mad eus al labour nevez-se, hag a vo hiviziken breviel ar c'hernevegour. Alia start a ran da bep studier prena al levr-se, evit d'ar priz beza uhelik (8/6 dre ar post). Goulenn *A New Cornish-English Dictionary*, by *R. Morton Nance* digant Mrs A. Pool, Woodside, ST. IVES, Cornwall.

# SEZ HAG ADAM

## (Eur Pennad Kerneveg)

### RAKLAVAR

Ret e vo d'al lenner, da genta, kemer niverenn « Gwalarn » ar Goañv, 1929 (niverenn 20) ha lenn, p. 55, ar raklavar da *Jowan Chy-an-Horth*.

Er raklavar-se e kavo, diskleriet e berr gomzou :

1° petra eo doare-skriva *reizekaet* ar c'herneveg.

2° petra eo lennegez ar yez-se.

3° penaos distaga ar geriou kernevek (1).

A-walc'h e vo d'in eta lavarout ez eo tennet ar pennad da heul diouz ar pez-c'hoari santel anvet *Origo Mundi*, an hini kenta eus an tri fez-c'hoari anvet *Ordinalia*, eus ar 15-vet kantved.

Ar skrid a zo bet kaset d'in, a-ratoz evit « Gwalarn », gant an Ao. R. Morton Nance. Reizekaet eo bet gantañ, hag en doare-se e c'hell talvezout d'an neb a garo deski ar c'herneveg. Ar skrid koz (embannet gant Norris e 1859) a zo mat evit ar ouizieien hepken. Labour-reiza an Ao. R. Morton Nance a zo bet graet gant ar brasa aked hag ar vrasa ampartiz. E gwir, en istor ar studiou keltiek en amzer bremañ, ez eus nebeut a dra da veza meulet uheloc'h eget adkempennidigez ar yez kernevek gant an den-se. Eur skouer a ouiziegez, a furnez, a gendalc'husted eo, na dlefe ket beza kollet, er vro-mañ dreist-holl.

Ar vadelez en deus bet an Ao. R. Morton Nance da gas d'in war eun dro gant ar skrid eun droidigez saoznek. Talvoudus-tre eo bet d'in da aoza an droidigez vrezonek.

An notennou, nemet diou, a zo bet savet ganin.

ROPARZ HEMON.

(1) Priz niverenn 20 « Gwalarn » : 7,50 dre ar post.

1. Ar verb *danvon* (kas) a gaver ivez e kembraeg, « danfon » ; *'th* a glot ouz hor « z », e « me az kas » ; da heul *'th* e tro *d* da *t* (5-vet stad).

2. *Yet* (dor), hep mar o tont eus eur furm rannyezel eus ar ger skrivet hizio « gate » e saozneg lennegel. Ar ger « yate » a gaver e Chaucer.

Ouspenn *Paradhys* (Baradoz) e kejer ivez gant *Paradys*. Da lavarout eo, a-wechou e kaver *dh*, a-wechou e kaver *d*. Ar ger « Barazoes » a oa anezañ e brezoneg-krenn (Kv. Gloss. 54 ha Chrest. 190). Ac'hano ar furm wenedek « Baraouiz ». Ar « b » e brezoneg, e-lec'h « p » a zo deut da heul kemmadur ar gensonenn war-lerc'h ar ger-mell.

3. E *gwythyas* (diwaller), o tont eus ar verb *gwytha* (diwall), an dibenn *-yas* eo dre orin an hevelep hini hag hon dibenn « -iad » (er ger « brezeliad », da skouer). El liester e teu da veza *-ysy* (brezoneg « -idi ») : *gwythysy* (diwallerien).

4. *Govyn* (goulenn), da geñveria gant ar c'hembraeg « gofyn », kar marteze d'hor ger « mennout » (Kv. Pedersen, II, 451).

*A-m-byth* a glot ouz hor stumm-verb « am bez ». E kerneveg e kaver elfennou eus eur verb o klota gant hor verb « endevout ». Zoken e kembraeg, e barzoniez ar Grennamzer, ez eus roudou eus ar verb-se. Setu amañ eur skouer, roet gant H. Lewis en e « Llawlyfr Llydaweg Canol » (I-a mouladur, p. 34) :

« Pedwar meib ar hugeint a'm bu ».
(Pevar mab war-nugent am boe).

N'eus nemet e brezoneg, avat, marteze diwar levezon ar galleg, ma teuas ar verb « endevout » da vleunia en eun doare souezus. Gouzout a reer n'eo ar verb-se nemet ar verb « beza » ha furmou raganoiou-gour ouspenn.

5. *Mercy*, o tont dre ar saozneg eus ar galleg.

6. *Gras* : teurel evez e steuz ar *g* a-wechou (evel e kembraeg) da heul kemmadur (eil stad). Koulskoude, ar ger *gras* a vez skrivet *ras* a-wechou, zoken pa n'eus ket a abeg-kemmadur.

7. *A Das* : an doare-gervel keltiek eo, kavet ivez e kembraeg, ha marteze e brezoneg-krenn (Kv. Dict. Et. 191). Adkemeret eo bet ar c'hiz-c'hervel-se e brezoneg lennegel.

*Gorhemmyn* (gourc'hemenn) : ar *g* a c'hell trei da *wh* er 5-vet stad.



## SETH HAG ADAM

ADAM

Seth, ow map, my a-th-tanvon
Dhe Yet Paradhys yn-scon,
Dhe Cherubyn, an gwythyas :
Govyn orto mar a-m-byth
Oyl a Vercy y'n deweth
Dhyworth an Tas Dew a ras.

SETH

A Das ker, dhe'th whorhemmyn

---

## SEZ HAG ADAM

ADAM

Sez, va mab, me az kas
Da Zor ar Baradoz dioustu,
Da Cherubin, an diwaller :
Goulenn outañ ha bez' em bo
Eoul a Druez en diwez
Diouz an Tad Doue a c'hras.

SEZ

A Dad ker, d'az kourc'hemenn

8. *My a* a c'hell talvezout kement ha « me a ya » pe « me a yelo ». Evel e kembraeg ez implijer alies an amzer-bremañ evit an amzer-da-zont. Hon amzer-da-zont e brezoneg n'eo e gwirionez nemet an doare-divizout.

9. *A-wrama govyn* a vefe ger-evit-ger « a ran-me goulenn ». Pa vez ezomm merka spis an amzer-da-zont, e c'heller implijout ar verb-skoazell *gul* (ober) e-kichen ar verb. An dibenn *-ma* a stager a-wechou ouz ar verb er c'henta gour unan : *a-wrama* (a ran-me) e-lec'h *a-wraf* (a ran).

10. *Forth* (hent), e kembraeg « ffordd », n'eo bet miret e brezoneg (« forz ») nemet evit lavarout « kourz » pe « heñchou ». (Sellit e Geriadur Bras F. Vallée ar ger « vulve »).

*Negys* (kefridi) a zo « neges » e kembraeg, o tont eus al latin « negotium » (Pedersen, I, 231).

11. *Anes ow bos-vy*, ger-evit-ger, « skuizet va bout-me ». E kerneveg, kembraeg ha brezoneg-krenn e c'hell ar raganogour dont dirak an ano-verb « bout, beza » evel-se. Kv. furmou an ano-verb « endevout » gwenedek : « em bout, ha pout, h. a. » (Gramm. Guillevic Le Goff, p. 42).

12. *My dh'y bysy*, ger-evit-ger, « me d'e bedi ».

13. *Leverel* (lavarout) ; ar bennrann eo *lavar*. Kv. gant anoiou-verb brezonek evel « menel, chemel, selvel, h. a. ».

15. Marteze e c'heller tostaat *dedhewy* (prometi) ouz ar c'hembraeg « addaw » (prometi, promesa) hag « addewid » (promesa).

20. Kv. *helghya* (hemolc'hi, argas) gant « hel » (argas), « hela » (hemolc'hi) e kembraeg. An « olc'h » en hor ger « hemolc'hi », hag an « elc'h » en hor ger « dielc'hat » a denn d'an hevelep gwrizienn. (Dict. Et. 282 er ger « emolch », ha Pedersen, I, 106).



My a dhy a-dhesempys,
Saw pandr' a-wrama govyn
Ny-won, na forth dhe'm negys.

ADAM

Lavar anes ow bos-vy
A'm bewnans, my dh'y bysy
A leverel gwyryoneth
Dhyso a'n Oyl a Vercy
O dedhewys dhymmo-vy
Gans an Tas, a'y dregereth,
Pan vuf chassys
Gans an El, yn pur-dhefry,
My ha'm gwrek, rag gul foly ;
Helghys warbarth a-vun-ny,

---

Ez in di raktal,
Hogen petra a c'houlennin
N'ouzon ket, nag eun hent d'am c'hefridi.

ADAM

Lavar ez oun skuizet
Gant va buhez, e pedan anezañ
Da lavarout gwirionez
D'it a-zivout an Eoul a Druez
A voe prometet d'in-me
Gant an Tad, eus e drugarez,
Pa voen kaset kuit
Gant an Ael, a-zevri-kaer,
Me ha va gwreg, evit beza graet diskianterez ;
Argaset a-gevret e voemp-ni,

22. *Ol* (roudou), unander ar ger *olow*, a gavomp amañ, a vefe da geñveria gant ar c'hembraeg « ôl », d'ezañ an hevelep ster, ha gant hor ger « heul » marteze, e brezoneg koz « ol » (Kv. Dict. Et. 310).

23. *Tevy* (kreski), kembraeg « tyfu », a zo kar d'hor verb « teñva », skrivet ivez « tiñva », hag a dalv kement ha « dont da vad » o komz eus eun imboud, pe « serri, parea » o komz eus eur gouli (Kv. Pedersen, I, 178). Anavezetoc'h eo hor verb « dideñva » pe « didiñva », hag a dalv kement ha « kellida, kreski ».

A-orin gant *gwels* eo hor ger « geot » hag ar c'hembraeg « gwellt », d'ezo o-zri an hevelep ster. Keñveria ar geriou da heul : kr. *als*, km. « allt » (torgenn, tornaod), br. « aod » ; km. « ellyn », br. « aotenn » ; kr. *mols*, km. « mollt », br. « maout » ; kr. koz *altrou* (leztad), km. « alltraw » (paeron), divoas bremañ, br. « aotrou » (Kv. Pedersen, I, 137) ; kr. *fals*, km. « hollt », br. « faout » (Kv. Pedersen, I, 77) ; kr. *pals*, br. « paot » (Pedersen, I, 529). Hevelep tra gant geriou deut eus al latin : kr. *caltor*, km. « callor », br. « kaoter », eus « caldaria » ; kr. *sols* (chilling), km. « swllt » (chilling), br. « saout », eus « solidus » (Pedersen, I, 225) ; « kaot » ha « paotr » a dle tenna d'an hevelep rummad.

27. *Ty a-welvyth* (te a welo) a ziskouez d'imp eun doare da verka an amzer-da-zont e verbou 'zo, dre staga *byth*, amzer-da-zont « beza » ouz ar verb.

*Toknys* (aroueziou) a zo *tokyn* e unander, amprestet diouz ar saozneg « token ». Teurel evez ez eo graet al liester gant « s », hervez skouer ar saozneg, evel ma c'hoarvez alies en amprestadennou diouz ar yez-se.

29. *Ken* (disheñvel). Hor ger « ken » eo, e lavarennou e-giz : « n'eus ken nemet glao, koll amzer n'eo ken ».

*Es* pe *ages* a dalv kement hag « eget », hag a vez implijet war-bouez nebeut eveltañ. Teurel evez ouz *ken es*, ha pelloc'h (linenn 35) *kens es*.

33. Derez-uheloc'h ha derez-uhela an ano-gwan kernevek a zo heñvel. *Pella* a dalv eta kement ha « pelloc'h » ha « pella ».



Yn-mes scon a Baradhys.
Sew olow ow threys leskys ;
Ny-dyf gwels na flowr y'n bys
Yn keth forth-na may kerdhys
Ha ny ow-tos alena,
My ha'th vam, sur, kekefrys.
Ty a-welvyth an toknys ;
Kyn whylly mur-wolowys,
Na-dhout : ny'fyth ken es da.

## SETH

My a-wra fest yn-lowen
Dha negys bys y'n gorfen,
A das, colon caradow ;
Ny-vynnaf lettya pella.

---

Er-maez kentiz eus ar Baradoz.
Heuilh roudou va zreid losket ;
Ne gresk geot na bleunienn ebet
En hevelep hent-se ma kerzis
Ha ni o tont alese,
Ma ha da vamm, sur, kevret.
Te a welo an aroueziou ;
Daoust ma welfes goulou meur
Na spont ket ; n'ez pezo ken nemet mad.

## SEZ

Me a raio dres ez-laouen
Da gefridi betek ar gourfenn,
A dad, kalon garet ;
Ne vennan ket dalea pelloc'h.

34. *Sona* (binniga) a vefe (Pedersen, I, 223) kar d'ar c'hembraeg « swyn » (boem, hud), o tont eus al latin « signum ».

Graet e vez gant ar verb-skoazell « ober » muioc'h c'hoaz e kerneveg eget e brezoneg. Da skouer, amañ, en doare-gourc'hemenn : *ow sona gwra*, ger-evit-ger, « va binniga gra ».

36. Pa vennomp kreñvaat menoz ar perc'henna, e lakaomp an ano-gour da heul eun ano ; da skouer, « va mab-me ». E kerneveg e c'heller hen ober ivez, ha lavarout *ow map-vy*. Mont pelloc'h a c'heller, avat, oc'h ober gant furmou all eus an ano-gour : *avy, evy, mavy*, evit ar c'henta gour ; evel amañ *ow map-avy*. Hevelep tra da bep gour. Keñveria gant ar c'hembraeg (Yezadur Abeozen, p. 24).

39. *Dewheles* (distrei, dont en-dro) a zo da geñveria gant ar verb heñvelster kembraek « dychwel », kar da « chwyl » (tro). Da dostaat e vefe (Pedersen, I, 379) d'ar gwenedeg « a-c'hoel » (da vihana).

40. *Perthy* (dougen) a gaver e kembraeg, « porthy » (paska, maga ; ha gwechall : skoazella, dougen). E brezoneg-krenn e kejer gant « porzit », o talvezout kement ha « skoazellit » (Dict. Et. 356). Implijet kalz e vez ar verb-se e kerneveg, e-giz « maga » pe «dougen » e brezoneg, pa lavaromp « maga kasoni », « dougen bri », h. a. Dont a ra, evel hor ger « porz », eus al latin.

41. *My a-vyn mones*, ger-evit-ger, « me a venn mont ». Setu eun doare all c'hoaz da verka an amzer-da-zont. Keñveria gant ar saozneg « I will go ».

43. Klota a ra *gweres* gant hor verb « gwaredi », heñvelster d'ezañ, hag ar c'hembraeg « gwaredu » (salvi).



My a'th pys ow sona gwra
Kens es mos, hep falladow.

ADAM

Ke yn-kerth, ow map-avy,
Ha nefra ow banneth dhys.
Gwra dha negys, eredy,
Kens dewheles, my a-th-pys.

SETH

A das, dowt na-bertheugh-why ;
Whare my a-vyn mones.
Dew a'n Nef, dre y vercy,
My a-bys dh'agan gweres.

*Et tunc iet ad Paradisum, et dicit Cherubin :*

---

Me az ped, va binnig
Kent mont, hep mank.

ADAM

Kae kuit, va mab-me,
Ha da viken va bennoz d'it.
Gra da gefridi, e gwir,
Kent distrei, me az ped.

SEZ

A dad, na vagit-hu ket a arvar ;
Raktal ez in.
Doue eus an Neñv, dre e druez,
A bedan d'hor gwaredi.

*Ha neuze ez aio d'ar Baradoz, hag e lavar Cherubin :*

45. *Mar hyr* (ken hir) a zegas soñj d'imp e veze implijet « mar » e brezoneg-krenn ; da skouer, « mar sanctel » (ken santel), h. a. (Dict. Et. 332). Kv. ar c'hembraeg « mor » (Yezadur Abeozen, p. 26).

E *may fynsys,* teurel evez ouz ar c'hemmadur *m/f* (5-vet stad). Seurt kemmadur a glever e korniou 'zo a Vreiz, e Bro-Leon da skouer : « o font », e-lec'h « o vont ».

47. Alies e kerneveg, evel e kembraeg, e kemm vogalenn pe vogalennou ar verb e trede gour an amzer-bremañ : *a-lever* e-lec'h *a-lavar*. N'eo ket dianav an darvoudenn-se e brezoneg-krenn. Da skouer : « quell », eus ar verb « coll » (koll) — (Dict. Et. 250) ; e kerneveg *kyll,* e kembraeg « cyll ».

48. Ar ger *yu*, hag heñ o klota ouz hor ger « eo », a implijer a-wechou, evel amañ, e-lec'h ma rafemp-ni gant « zo ».

50. *Genef* a glot ouz hor ger « ganin ». Dont a ra eus *gans* (gant).

53. Eun ano-kadarn eo *deweth* (diwez) ; an ano-gwan eo *dewetha* (diweza).

54. Eur gudenn a steroniez e vefe klask perak ez implij an teir yez predenek verbou disheñvel-krenn da zisplega an oberenn voutin-tre displeget gant hor verb « lakaat », kr. *gora,* km. « dodi ».



CHERUBIN

Seth, pandra yu dha negys,
Mar hyr forth dos may fynsys ?
Lavar dhymmo-vy whare.

SETH

A El, my a-lever dhys :
Ow thas yu coth ha squythys ;
Ny-garsa pella bewa,
Ha genef ef a-th-pysys
A leverel gwyryoneth
A'n oyl dodho dedhewys,
A vercy, yn deth deweth.

CHERUBIN

A-jy dhe'n yet gor dha ben,

---

**CHERUBIN**

**Sez, petra eo da gefridi,**
**Ma vennjout dont dre eun hent ken hir ?**
**Lavar d'in-me dioustu.**

**SEZ**

**A Ael, me a lavar d'it :**
**Va zad a zo koz ha skuizet ;**
**Ne garje ket pelloc'h beva,**
**Ha drezoun e ped ac'hanout**
**Da lavarout gwirionez**
**A-zivout an eoul d'ezañ prometet,**
**A druez, en deiz diweza.**

**CHERUBIN**

**Tre d'an nor laka da benn,**

55. *Byth,* implijet eun tammig evel « ebet », a glot ouz ar c'hembraeg « byth » hag a dalv eveltañ kement hag « atao ». Aet eo da get e brezoneg, hogen war e lerc'h e van « biskoaz » (brezoneg-krenn « biscoaz, bezcoaz ») ha «biken, birviken » (brezoneg-krenn « bishuyquen ») — (Dict. Et. 231).

Troet ger-evit-ger, e vefe ar werzenn-mañ : « nag ezel ebet holl na ken » (*nahen* o talvezout « kennebeut » peurliesa).

(Al linenn-mañ a zo skrivet en dournskrid *Ha y syl vyth ol na gen*, ha n'en deus ster ebet. Reizet eo bet gant harp ar pez-c'hoari santel saoznek koz « Northern Passion », ma lavar an Ael da Sez : « Ha lak e-barz da benn hepken, ha chomet da gorf er-maez ». — Notenn kaset gant R. Morton Nance).

56. *Pypynag* a vefe e brezoneg « pe bennak ». Kv. *pyupynag* (piou bennak).

57. Kv. *tenewan* (tu, kostez) gant ar c'hembraeg « tenewyn » (kostez ar c'horf).

58. *Yn-ta* (ervat) a glotfe ouz hor ger « eta » (gwelloc'h skrivet « enta »). Ennañ e kaver *da* (da, mat).

*Eghen* (doare ; gouenn), ger implijet kalz, a gaved e kembraeg gwechall : « echen » (orin, andon ; rummad ; kerentiad, meuriad).

59. *Bysy* (oberiant) a dle dont eus ar saozneg « busy » (oberiant ; prederiet), skrivet a-wechou « bisy, besy » e saozneg-krenn. Ouspenn beza a dalvoudegez vras da genstudi ar yezou keltiek, e ro ar c'herneveg eun testeni prizius eus doare-distaga geriou 'zo e saozneg pe e rannyezou saoznek gwechall.

61. *Gwyn ow bys*, ger-evit-ger, « gwenn va bed », da lavarout eo « gwenvidik oun ». An hevelep tro-lavar a gaver e kembraeg. Gwechall e talveze « bed » a-wechou kement ha « stad ; buhez ». Ac'hano al lavarenn : « penaos emañ ar bed ganeoc'h ? » ; da lavarout eo : « penaos emañ an doare ganeoc'h ? ».

*Cumyas*, e brezoneg « kimiad », d'ezañ an daou ster : « aotre » ha « kenavo » ; e kembraeg gwechall « caniad » (aotre) ; eus al latin « commeatus » (Pedersen, I, 205 — Dict. Et. 362, « quemyat »).



Nag esel-vyth-oll nahen,
Pypynag-oll a-wylly ;
Ha myr a bup tenewan,
Aspy yn-ta pup eghen,
Whythyr puptra-oll bysy.

SETH

Fest yn lowen my a-wra :
Gwyn ow bys cafos cumyas
Dhe wothfos pyth vo ena,
Rag y leverel dhe'm tas.

*Et respicit, et vertit se, dicens :*

---

Hogen ezel all ebet,
Petra bennak a welfes ;
Ha sell a bep tu.
Spi ervat pep tra.
Imbourc'h pep tra aketus.

**SEZ**

**Ez laouen-kaer e rin :**
**Gwenvidik oun da gaout aotre**
**Da c'houzout pez a vefe eno**
**Evit hen lavarout d'am zad.**

***Hag e sell, hag e tro, en eur lavarout :***

64. Keñveria *tek* (kaer) gant ar ger kembraek heñvelster « teg ». *Tecca* a zo war eun dro an derez-uheloc'h (kaeroc'h), an derez-uhela (kaera), hag an derez-estlamma (kaerat). Sellit an notenn a-zivout al linenn 33.

Setu amañ ar raganoiou-diskouez : *hemma* (hemañ), *homma* (houmañ), *an re-ma* (ar re-mañ), *henna* (hennez), *honna* (hounnez), *an re-na* (ar re-se ).

65. E *gwlas* ez anavezer ar c'hembraeg « gwlad » (bro). Hor ger « glad », hag a glot ouz ar re-mañ, a dalv kement ha « madou ».

69. *Pegh* (pec'hed) a gaved e kembraeg gwechall, « pech ». Miret eo bet ganimp e geriou deveret evel « pec'hi », « dibec'h », h. a. Da glota gant hor ger « pec'hed » e kavomp *peghas*, e kembraeg « pechod ». A ouenn latin eo, evel kalz geriou o tenna d'ar feiz kristen.

72. *Lys* a dle klota ouz ar c'hembraeg « llaid », a dalv kement ha « fank » eveltañ. Da dostaat ouz hor ger « lec'hid » marteze (Gloss. 360).

74. *Devedhys* (deut), ano-gwan-verb *dos, devos* (dont) a ziskouez ez eus furmou eus ar verb-se a gaver enno ar verb « beza ». E *devedhys* ez eus **bedhys* (eur ger na gaver neblec'h er skridou kernevek), hag a glotfe ouz hor « bet » (brezoneg-krenn « bezet »). Hevelep tra evit an ano-verb : *devos* a gaver ennañ *bos* (bout, beza) ; tostaat ouz ar c'hembraeg « dyfod » (dont), ennañ ivez « bod » (bout). (Kv. Pedersen, II, 446).

76. *Pandr' a-wyls'ta,* pe ez hir : *pandra a wylsys-ta* (petra a weljout-te).



Dew, tecca wel yu honna !
Goef a-gollas an wlas.
Saw a'n wedhen dhym yma,
Hy bos seghys, marthus bras.
Saw my a-grys hy bos segh
Ha gwrys noth oll rag an pegh
A-beghas ow thas ha'm mam,
Avel olow aga threys,
Segh yns oll, kepar ha lys.
Ellas pan dhybrys an tam !

CHERUBIN

A Seth, osa devedhys
A-jy dhe yet Paradhys.
Lavar dhym pandr'a-wyls'ta.

---

Doue, kaerat gwel eo hennez !
Gwa heñ a gollas ar vro.
Hogen a-zivout ar wezenn d'in amañ,
Pa'z eo sec'h, eur marz bras eo.
Hogen me a gred ez eo sec'h
Ha graet noaz holl en abeg d'ar pec'hed
A bec'has va zad ha va mamm,
Evel roudou o zreid,
Sec'h int holl, evel pri.
Allas ma voe debret an tamm !

CHERUBIN

A Sez, deut out-te
Tre da zor ar Baradoz.
Lavar d'in petra ac'h eus gwelet.

77. *Tavas*, skrivet en hengerneveg *tauot*, a glot ouz hon « teod » hag ar c'hembraeg « tafod » (Pedersen, I, 88).

80. *Frut* (frouez), eus ar saozneg « fruit », evel m'hen diskouez an « t » en dibenn.

*Flowrys* (bleuniou), o tont eus ar saozneg « flowers », a zo eur skouer all a liester oc'h echui gant « s ». (Sellout uheloc'h, linenn 27. *toknys*).

81. *Menestrouthy* (soniri) a zo deveret hep mar eus *menstrel* (barz-kaner), o tont eus ar saozneg « *minstrel* », deut e-unan eus ar galleg « menestrel ».

83. *Streth* (gouer, dourredenn), en hengerneveg *stret*, a ziskouez beza keltiek (Pedersen, I, 82), hag heñ, keit ha ma ouzon, hep kar na par e brezoneg nag e kembraeg.



**SETH**

Oll an tekter a-wylys
Ny-yl tavas den y'n bys
Y leverel bynytha :
A frut da ha flowrys tek,
Menestrouthy ha can whek,
Fenten, bryght avel arghans,
Ha peder streth vras, defry,
Ow-resek a-dhyworty,
Worta myras mayth o whans.
Warnedhy yma gwedhen,
Ughel, gans lyes scoren,
Saw noth oll yns, hep delyow,
Hag a-dro dhedhy rusken

---

**SEZ**

An holl gaerder a welis
Ne c'hell teod den ebet
E lavarout biken :
Eus frouez mat ha bleuniou kaer,
Soniri ha kan c'houek,
Eur feunteun, lufr evel arc'hant
Ha peder gouer vras, e gwir,
O redek diouti,
Ma oa c'hoant sellout outo.
Warnezi ez eus eur wezenn,
Uhel, gant lies skourr,
Met noaz-holl int, hep deliou,
Hag en-dro d'ezi ruskenn

90. *Nyns-esa,* ger-evit-ger, « n'edo », a gaver ennañ ar rannig-nac'ha *nyns,* implijet dirak vogalennou en daou verb *bos* (bout) ha *mos* (mont). Kv. *nyns* gant hon « nend » e brezoneg-krenn : « nen deu, nen dout, nen dif » (ne deo, ne dout, ne din) — (Dict. Et. 436) ; hag e gwenedeg « nen don, nen dan » h. a. (ne doun, ne dan) — (Kv. Pedersen, II, 425).

*Blyn* a dle klota ouz br. « blein » ha km. « blaen », d'ezo o-zri an hevelep ster. Kv. ar c'hembraeg « braen » hag hor ger « brein » (Pedersen, I, 125).

*Ben* (kef eur wezenn) a vefe da dostaat marteze ouz ar c'hembraeg « bôn » (kef eur wezenn ; traoñ ; diazez).

92. Ouspenn *a-berveth* (e-barz, en diabarz), rakverb, e kaver *aberth yn* (e-barz), araogenn.

93. *ken* amañ a dalv kement ha « disheñvel ». Sellout linenn 29. Ger-evit-ger e trofed al linenn-mañ : « hag holl ken te a welo ». Aes kompren perak e c'hell *ken* beza troet gant « ar peurrest », pe « muioc'h » evel el linennou 97 ha 98.

95. *Bos cumyas dhym,* ger-evit-ger « bout aotre d'in » ; evel e kembraeg ez implijer kalz an ano-verb da sevel frazennou.

98. En *a-wyls'ta* e kaver ar rannig-verb *a* implijet e derou eur frazenn-c'houlenn. Hevelep tra e kembraeg. E brezoneg e reomp gant « ha », hogen implijet e tle beza bet ar rannig « a » ivez gwechall ; amsklaer ar gudenn (Kv. Dict. Et. 192, niverennou 5, 6, 7).

*Tor'* a zo lakaet e-lec'h *torn* (tro), hep mar o tont eus ar saozneg « turn ».

99. *Agensow* (nevez 'zo) a glot ouz ar brezoneg-krenn « aguentou » (Kv. Dict. Et. 199), skrivet hizio « agentaou », kar da « ergentaou ».



Nyns-esa, a'n blyn dhe'n ben,
Noth yu oll hy scorennow.

CHERUBIN

Whath myr arta a-berveth,
Hag oll ken ty a-welvyth
Kens es dones alena.

SETH

Bos cumyas dhym, gwyn ow bys !
My a dhe'n yet desempys,
Mar callaf gweles ken tra.

*Vadit et respicit, et revertit.*

CHERUBIN

A-wyls'ta ken yn tor'-ma
Es del esa agensow ?

---

N'oa ket, eus ar blein d'ar c'hef,
Noaz eo he holl skourrou.

CHERUBIN

C'hoaz sell adarre e-barz,
Hag holl ar peurrest a weli
Kent dont alese.

SEZ

P'em eus aotre, gwenn va bed !
Me a ya d'an nor dioustu,
Mar gellan gwelout tra muioc'h.

*Mont a ra ha sellout, ha dont en-dro.*

CHERUBIN

Ha bez' e weljout muioc'h en dro-mañ
Eget ma oa agentaou ?

100. *Sarf* (naer), evel km. « sarff », a zo deveret eus al latin « serpens » (Pedersen, I, 199).

Peurliesa ne vez lakaet *un* (eun) dirak eun ano nemet da verka ez eus unan, hag unan hepken.

101. *Uth* (euz) a glot ouz br. « euz » (Dict. Et. 286).

102. E *war-woles* (d'an traoñ) e kavomp *goles*, o klota ouz hor ger « goueled ». Teurel evez e tro *g* da *w* en eil stad er geriou o teraoui gant *go* pe *gu*.

104. *Dewenys* (toullet) a dle tenna d'ar verb *gwana* (toulla), da dostaat ouz ar verb kembraek heñvelster « gwanu ».

106. *Yn-ban* (d'an nec'h) a vefe da dostaat ouz br. « er vann ». Bez' e kaver ivez *avan* (Gloss. 53).

107. Eun ano-gwan eo amañ *golow* (skedus), o tenna anat d'an ano-kadarn *golow* (goulou). Hevelep tra gant « goleu, golau » e kembraeg.

109. *Kefrys*, o klota gant hor ger « kevret », skrivet « queffret » e brezoneg-krenn, a gaved ivez e kembraeg gwechall, « cyffred » ; hizio n'eus nemet eun ano, « cyffred » (holl ; meizerez) ; kalz implijetoc'h an ano-gwan « cyffredin » (boutin).



SETH

Un sarf y'n wedhen yma ;
Best uthek, hep falladow.
Ha war-woles pan vyrys
My a-welas hy gwrydhyow
Bys yn yffarn dewenys,
Yn-mesk mur a dewolgow ;
Ha'y branchys yn-ban tevys
Bys-yn nef ughel golow,
Ha hy warbarth dyruskys,
Kefrys ben ha barennow.

CHERUBIN

Ke whath tressa treveth dhy,
Ha myr gwell orth an wedhen :

---

SEZ

Eun naer er wezenn a zo ;
Loen euzik, hep fazi.
Ha war ar goueled pa sellis
E welis he gwriziou
Betek en ifern toullet,
E-mesk kalz a deñvalijenn ;
Hag he brankou kresket d'an nec'h
Betek en neñv uhel skedus.
Ha hi a-grenn dirusket
Kevret kef ha barrou.

CHERUBIN

Kae c'hoaz eun trede gwech di,
Ha sell gwell ouz ar wezenn :

112. *A-wylly*, eus ar verb *gweles* (gwelout) a zo eil gour unan an doare-divizout. Marteze e vefe gwell trei « a welfes » eget « a weli ».

117. *Flogh* (bugel), *fleghes* el liester, a glot ouz br. « floc'h » ; ar ger *bugel*, el liester *bugely*, a dalv kement ha « mesaer », evel hor ger « bugul » gwenedek, hag ar ger kembraek « bugail ».

119. Ar verb *kelmy* (skoulma) a zo *colm* ar bennrann anezañ ; hag an ano *colm* a dalv kement ha « skoulm » ; hor verb hag hon ano a zistager a-wechou « koulma » ha « koulm » ; ar verb kembraek eo « clymu », an ano « clwm ».

Eur ger saoznek eo *fast* (start).

*Lysten* a dle beza ar pez a anvomp « lurenn », da lavarout eo, ar vandenn da staga eur vailhurenn.

120. *Neb* (neb) a hañval beza implijet amañ eun tammig evel ma veze implijet gwechall « pehini » e brezoneg gant tud nec'het o trei raganoiou-staga latin pe c'hallek : « Mab Doue oa, pehini a weljout ». E kembraeg e veze graet gant « yr hwn » : « ohonot ti y daw Tywysog, yr hwn a fugeilia fy mhobl Israel » (ac'hanout-te e teuy eur Prins, pehini a vesaio va fobl Israel — Sant Vaze, II, 6). Eus an euzadennou-se ne chom e brezoneg bremañ nemet « e-lec'h », e frazennou evel : « an ti e-lec'h m'emañ ».

Kv. e brezoneg-krenn : « Jesus, mab Doe nep hon croeas » (Jezuz, mab Doue neb hor c'hrouas) e C'hoari ar Basion, mouladur Kervarker, p. 154.



Myr pandr'a-wylly ynny,
Kefrys gwrydhyow ha scoren.
*Iterum vadit in superum.*

SETH

Cherubyn, El Dew a Ras,
Y'n wedhen my a-welas,
Yn-ban ughel worth scoren,
Flogh byghan noweth-genys ;
Hag ef yn quethow maylys,
Ha kelmys fast gans lysten.

CHERUBIN

Map Dew o, neb a-wylsys
Avel flogh byghan maylys.

---

Sell petra a weli enni,
Kevret gwriziou ha skourr.
*Mont a ra d'an nec'h adarre.*

SEZ

Cherubin, Ael Doue a C'hras,
Er wezenn e welis,
En nec'h uhel ouz eur skourr,
Eur bugel bihan nevez c'hanet ;
Hag heñ e lienennou mailhuret,
Ha skoulmet-start gant eul lurenn.

CHERUBIN

Mab Doue oa, a weljout
Evel eur bugel bihan mailhuret.

123. *Gos* (gwad) ; ar furm *wos* a ziskouez an eil stad ; amañ hep mar ez eo *y* (e) dindanveizet.

127. *Dhe'th* (d'az) ; implijet e vez *'th* e-lec'h *dha* (da) warlerc'h eun araogenn pe eur stagell oc'h echui gant eur vogalenn ; keñveria, e brezoneg-krenn, « az » (eus da), « az », « haz » (ha da) — (Dict. Et. 219, 307).

128. *Mernans* (maro, marvidigez) a zamglot ouz ar brezoneg-krenn « mernent », deut da veza « mervent » e brezoneg bremañ (diwar levezon ar verb « mervel », hervez Pedersen) ; « mervent » a dalv kement ha « marvidigez » ; an hevelep ger eo marteze ha « mervent », unan eus ar pennou-avel ; an dibenn *-ans*, *-ens*, o klota ouz ar c'hembraeg « -aint » hag ouz hon dibenn « -ant », « -ent », a implijer alies a-walc'h e kerneveg da sevel anoiou tra-diverz : *bewnans* (buhez), *cryjyans* (kredenn), *dyscans* (deskadurez), *bysydhyans* (badeziant) ; teurel evez ouz an dibenn « -ant » e « badeziant » (Pedersen, II, 48).

130. *Nefra* (dalc'hmat), o tont hep mar eus ar saozneg « never » (gwech ebet).



Ef a-bren Adam dha das,
Gans y gyk ha wos kefrys,
Pan vo termyn devedhys,
Ha'th vam, hag oll an dus vas.
Ef yu an Oyl a Vercy
A-vu dhe'th tas dedhewys :
Dre y vernans, eredy,
Oll an bys a-vyth sylwys.

**SETH**

Benygys nefra re-by !
A Dhew, lemmyn gwyn ow bys
Gothfos gwyr oll, eredy !
My a-vyn mos dhyworthys.

---

Heñ a zaspreno Adam da dad,
Gant e gig ha gwad kevret,
Pa vo deut amzer,
Ha da vamm, hag an holl dud vat.
Heñ eo an Eoul a Druez
A voe d'az tad prometet :
Dre e varo, moarvat,
Ar bed holl a vo salvet.

**SEZ**

Binniget bepred ra vi !
A Zoue, bremañ gwenn va bed
Gouzout pep tra ez wir, moarvat !
Me a yelo diouzit.

134. Diwar-benn *spus*, sellout pelloc'h notenn R. Morton Nance (linenn 185).

135. *Dybrys* (debras) ; peurliesa e kerneveg ez implijer an dibenn *-as* en amzer-dremenet-striz, trede gour unan ; *-ys* a gaver ivez, avat ; an dibenn « -as » a zo bet implijet kalz e kembraeg-krenn ; hogen implijet e veze ivez « -es », « -is », « -wys, -ws », « -awd » ; eus an dibenn « -awd » (an « d » a zistaged evel « dd » hizio) e teu an dibenn implijet ar peurliesa bremañ, « -odd » (Strachan, Introduction to Early Welsh, p. 85).

136. *Gor y* (lak-i) ; keñveria implij an ano-gour-renet war-lerc'h ar verb en doare-gourc'hemenn en diou yez.

141. *Warlergh dha vones*, ger-evit-ger, « war-lerc'h da vont ».

*Dhe-dre* (d'ar gêr) ; *tre* a dalv kement hag « ar gêr » ; keñveria *tre* gant ar c'hembraeg « cartref », ha *dhe-dre* gant « adref » ; e-lec'h *mos dhe-dre* (mont d'ar gêr) e lavarer ivez *mos tre* ; da dostaat marteze ouz hon tro-lavar « mont tre ».

142. *Re* (ra) ne dro ket ar *b* da *v* war e lerc'h er verb *bos* (bout).



CHERUBIN

Kemer try spus a'n aval
A-dhybrys Adam, dha das :
Pan varwo, gor y, hep fall,
Yntra y dhyns ha'y davas.
Anedha ty a-welvyth
Tyr gwedhen tevys whare ;
Rag ny-vew moy es treddeth
Warlergh dha vones dhe-dre.

SETH

Benygys re-by pupteth !
My a-th-whorth, pur-wyr, nefra :
Ow thas fest lowenek vyth
Mar scon a'n bys tremena.

---

CHERUBIN

Kemer teir splusenn eus an aval
A zebras Adam, da dad :
Pa varvo, lak-i, hep mank,
Etre e zent hag e deod.
Anezo e weli
Teir gwezenn kresket prim ;
Rak ne vevo ket muioc'h eget tri deiz
War-lerc'h ma vi aet d'ar gêr.

SEZ

Binniget ra vi bemdez !
Me az enoro, peurwir, dalc'hmat :
Va zad a vo gwall laouen
Da dremen ken buan eus ar bed.

148. Ereet e vez *war* ouz ar raganolou-gour en eun doare damheñvel e kerneveg hag e brezoneg : *warnaf, warnas, warnodho, warnedhy, warnan, warnough, warnedha* (warnoun, warnout, h. a.).

149. Goude *mur* (meur) e vez lakaet al liester, e-lec'h an unander evel e brezoneg : *mur a scorennow* (meur a skourr).

152. *Hen* (hennez), *hon* (hounnez), *hem* (hemañ), *hom* (houmañ) n'implijer nemet dirak eur vogalenn, ha dirak stummou ar verb *bos* hepken. Sellout linenn 64.

153. *Dyso-sy* (d'it-te) ; ar stagell *dhe* (da) a gaver ivez en he stumm kosa *de.*

154. *Dhyworth* (diouz) a denn da *worth, orth* ; keñveria gant km. « wrth » ; steuziet ar « r » e brezoneg.

156. *Treddeth* (tri deiz) ; a-zivout *deth* (deiz), teurel evez ouz : *an jeth* (an deiz), *un jeth* (eun deiz).



*Et tunc veniet ad patrem Adam, et dicit ei :*

A das ker, my a-welas
Yn Paradhys Fenten Ras,
Ha warnedhy un wedhen,
Hyr, gans mur a scorennow,
Hag yn cres hy barennow
Un flogh, maylys gans lysten.
Hen yu an Oyl a Vercy
O dedhewys dyso-sy
Dhyworth an Tas Dew a Nef.
Ha'n El dhym a-leverys,
Pan vo treddeth tremenys,
Ty a-dhascor dha enef.

---

*Ha neuze e teuio d'e dad Adam, hag e lavar d'ezañ :*

A dad ker, me a welas
Er Baradoz eur Feunteun a C'hras,
Ha warnezi eur wezenn,
Hir, gant meur a skourr,
Hag e-kreiz he barrou
Eur bugel, mailhuret gant eul lurenn.
Hennez eo an Eoul a Druez
A oa prometet d'it-te
Diouz an Tad Doue eus en Neñv.
Hag an Ael d'in a lavaras,
Pa vo tri deiz tremenet,
E taskori da ene.

158. *Arluth* (aotrou) a glot ouz ar c'hembraeg « arglwydd ».

159. Hervez Pedersen (I, 521) e vefe stag marteze *lowr, lour* (a-walc'h) ouz *lower* (kalz) ; keñveria gant km. « llawer ».

162. *Lafur* (labour), evel « llafur » e kembraeg, a zo deut eus al latin, tra m'eo deut hor ger-ni eus ar galleg (Pedersen, I, 238).

163. *Re* a implijer : a) evel « ra » e brezoneg, dirak an doare-divizout (hon amzer-da-zont-ni) ; b) evel amañ, dirak an amzer-dremenet-striz, da verka an amzer-dremenet-amstriz. Sellout linenn 142.

164. *Ny-dal* a glot dres dre ar ster ouz ar brezoneg « ne dalv ket ». Ar verb *tylly* a dalv kement ha « paea », evel ar verb kembraek « talu ». En hor verb « talvout, talvezout » e kavomp « bout, bezout ». Reiz-tre eta ar furm « ne dal » e-lec'h « ne dalv » ; « tal » a skrived e brezoneg-krenn (Dict. Et. 388).

*Keles* (kuzat) a zo hep mar da dostaat ouz km. « celu ».

166. *Galsof* (aet oun) a zo amzer-dremenet-amstriz ar verb *mos* (mont).



ADAM

Arluth ker, dhys mur-wordhyans,
Rag hyr lowr yu ow bewnans :
Kemer dhyso ow enef.
Gwynvys bones dhym fethys
Lafur ha dughan an bys !
Fest pell my re-n-servyas ef.
A vap, ny-dal keles man,
An pyth a-dhe gwelys vyth :
Galsof coth ha marthus gwan,
Devedhys yu ow deweth.
An Tas Dew, Arluth a-van,
Re-m-gorro dhe gosoleth,
Ow enef ha'm corf dhe'n glan.

---

ADAM

Aotrou ker, d'it kehelerez meur,
Rak hir a-walc'h eo va buhez :
Kemer d'it va ene.
Gwennved, pa'z eo faezet evidoun
Labour hag anken ar bed !
Pell-tre em eus e servijet.
A vab, ne dalv ket kuzat mann,
Ar pez a zeu, gwelet e vo :
Aet oun koz ha gwan-marzus,
Deut eo va diwez.
An Tad Doue, Aotrou en nec'h,
Ra'm lakaio d'an diskuiz,
Va ene ha va c'horf a-grenn.

171. *Pryjwyth* (pred, pennad-amzer) a vefe hep mar « *predvez » e brezoneg ; *prys* (pred-boued) a glot ouz hor ger « pred », km. « pryd ».

172. *Govy* (gwa me) ; *gew* (gwa) ; tostaat a ra Ernault ar brezoneg-krenn « goa » (gwa) hag ar c'hembraeg « gwae » ouz ar saozneg « woe » (Dict. Et. 296).

176. *Palas* (kleuza) eo, anat, hor verb « palat », km. « palu ».

178. *Ragtho* (evitañ) ; alies e talv *rag, rak,* kement hag « evit ».



Amen, pysys pup pryjwyth.

*Et tunc morietur Adam, et dicit Seth :*

Tru, govy, ellas, ellas !
Bos marow Adam ow thas,
Gans y gorf a-m-denythys.
Kepar del fuva dremas,
Y'n dor my a-vyn palas
Toll, may fo ynno cudhys,

*Seth facit sepulcrum et sepelitur Adam.*

Ha'y wul hyr ha down ragtho :
Drocca galar yu dhymmo
Y encledhyes mar uskys !

---

Amen, bez' e pedis bepred.

*Ha neuze e varvo Adam, hag e lavar Seth :*

Truezus, gwa me, allas, allas !
Pa'z eo maro Adam va zad,
Gant e gorf am engehentas.
Peogwir e voe-heñ den mat,
En douar e kleuzin
Eun toull, ma vo ennañ kuzet.

*Sez a ra eur bez hag a zouar Adam.*

Hag e ober hir ha doun evitañ :
Falla glac'har eo d'in-me
E zouara ken buan !

183. *Erghys* (gourc'hemennet) ; an ano-verb eo *argha* ; eur furm « archas » (gourc'hemennas) a gaver e brezoneg-krenn (Dict. Et. 211) ; ar verb kembraek « erchi » (pennrann : « arch ») a dalv kement ha « goulenn, pedi, gourc'hemenn ».

185. En dournskrid e kaver *bones gorrys an spus ma*. O veza ma kaver adarre *bos gorrys* el linenn 187, e hañval beza ret adaoza al linenn ; amañ ez eo *spus* implijet-reiz evel ano-stroll ; el linennou 134 ha 181, ez implijer *spus* en unander, hag en dournskrid ez eo gwregel el linenn 134, gant *tygr* (teir) a-raok. Beza a-walc'h e kreded e oa aotreet skriva *tyr spusen an, tyr spusen yn*, evel : *tyr spus'an, tyr spus'yn* ; hogen ar ger *sprusen*, gwregel, *sprus*, ano-stroll, eo a gaver er pez-c'hoari *Gwryans an Bys*, savet diwezatoc'h ; klota a ra ouz ar brezoneg « splusenn » (brezoneg-krenn « spusenn »), hag an ano-stroll « splus ». — Notenn lakaet gant R. Morton Nance.

191. *Serrys* (kounnaret, fuloret) ; an ano-verb eo *serry*, km. « sorri » ; *sor* a dalv kement ha « kounnar, fulor » ; « sor » a gaver ivez e kembraeg koz.



*Hic ponet Seth tria grana pomi in ore Adami, et dicit Seth :*

An try spus, yn y anow
My a-s-gor, hep falladow,
Kepar del ve dhym erghys.
Bolungeth Dew yu hemma,
Res yu porres an spus-ma,
Pan dremenna a'n bys-ma,
Yn y anow bos gorrys.
An Tas a Nef, sur, hep fall,
A-n-gwruk ef dhodho haval :
Pan dorras-e an aval
An Arluth a-ve serrys.

---

*Amañ e lakaio Sez teir splusenn aval e genou Adam, hag e lavar :*

An teir splusenn, en e c'henou
A lakain, hep mank,
Evel ma voe d'in gourc'hemennet.
Bolontez Doue eo se,
Ret-holl e vefe ar splus-mañ,
Pa dremeno eus ar bed-mañ
En e c'henou lakaet.
An Tad eus an Neñv, hep mank,
E reas heñ heñvel outañ :
Pa dorras-heñ an aval
An Aotrou a voe kounnaret.

192. *Otta* pe *ot* a dalv kement ha « sed, sede, setu » ; staget e vez ouz ar raganoiou-gour en eun doare a-ziforc'h : *ottavy, ottasy, ottava, ottahy* (setu-me, -te, -heñ, -hi) ; *ottany, ottawhy, ottensy* (setu-ni, -c'houi, -i).

*Pervers* (reveulzi) a dle tenna d'al latin « perversus » (troet war an tu fall), moarvat dre ar saozneg.

194. *Awos*, evel hor ger « evit » a-wechou, a dalv kement ha « daoust da » ; bez' e talv ivez kement ha « peogwir » ; diaes gouzout orin *awos*. Tostaet eo bet gant Pedersen (I, 531) ouz km. « achos » (peogwir).

195. *Dhe* (da) a implijer dirak eur ragano-gour goude *bys* (betek) : *bys dhyn* (betek ennomp), ger-evit-ger, « betek d'imp ».

197. *Growedha* pe *gorwedha* a glot ouz hor verb « gourvez », kembraeg « gorwedd ».

199. *Tewolgow* (teñvalijenn), liester, a c'heller tostaat ouz ar c'hembraeg koz « tywyllwg » (hevelep ster). — (Pedersen, II, 26).

202. *Plos* a dalv kement ha « lous ». Diaes lavarout ha kar eo d'ezañ.



LUCIFER

Aha ! Belsebuc, aha !
Ow, otta un pervers da
Lemmyn wharfedhys :
Awos oll roweth Adam,
Bys dhyn omma yn un lam
Ef a-vyth kerghys.

SATAN

My a-gergh an gwas whare.
Bynytha rag growedha
Genen-ny yn tewolgow.
Belsebuc, del y-m-kyrry,
Festyn dywhans ; gweres-vy,
Ow-ton an plos-casadow.

*Hic descendunt.*

---

LUSIFER

Aha ! Belzebuz, aha !
O, setu eur reveulzi vat
Bremañ c'hoarvezet :
Daoust da holl veli Adam,
Betek ennomp amañ en eul lamm
E vo kerc'het.

SATAN

Me a gerc'ho ar paotr dioustu,
Da viken da c'hourvez
Ganimp-ni en deñvalijenn.
Belzebuz, evel m'am c'harez,
Hast afo ; harp ac'hanoun
Da zougen al louston kasaus.

*Amañ e tiskennont.*

203. *Orth-y-dhon* (ouz e zougen) ; *ow-ton* (o tougen) ; *orth* a gemer lec'h *ow* dirak eur ragano, dres evel ma kemer « ouz » lec'h « o » e brezoneg. Diwar-benn *don*, sellout linenn 213.

210. Amzer-amdremenet *bos* da verka al lec'h a glot ouz hini « beza » : *esen, eses, esa, esen, eseugh, esens* (edon, edout, h. a.).

211. *Harlot* (hailhon), o tont, hep mar dre ar saozneg, eus ar galleg koz « herlot, arlot ». « Harlot » e saozneg-krenn a dalveze kement ha « mevel ; hailhon » hag a veze implijet diwar-benn gwazed koulz ha diwar-benn merc'hed.

*Lordya* (ober e aotrou), o tont anat eus ar saozneg « lord » (aotrou) ; verb : « to lord ».



BELSEBUC

My a-th-wheres orth-y-dhon
Dhe yffarn, kepar hag on
War geyn lowarn py brathky.
Awos oll dha fas ha'th son,
Genen-ny y-fyth dha dron,
Yn ponvotter vynary.

*Hic accipiat animam et portabit ad infernum.*

SATANAS

Adam, ty a-ve gothys
Pan eses yn Paradhys,
Avel harlot ow-lordya :
Ha rag-henna, desempys

---

BELZEBUZ

Me az harpo d'e zougen
D'an ifern, evel eun oan
War gein louarn pe gi fero.
Daoust d'az holl vrabañserez ha d'az trouz,
Ganimp-ni e vo da dron,
En enkrez da viken.

*Amañ e kemero an ene hag e zougo d'an ifern.*

SATAN

Adam, te a voe lorc'hus
Pa edout er Baradoz,
Evel eun hailhon oc'h ober da aotrou :
Ha dre se, dioustu

213. *Ny a-th-tek* (ni az toug). Heverk furmou ar verb *don* (dougen). An ano-verb a zo da dostaat ouz ar c'hembraeg « dwyn » hag ar brezoneg-krenn « doen », bet miret e rannyezig Baz-Wenrann, « douenn » (Dict. Et. 275). An doaregourc'hemenn, en eil gour unan, eo *dok* ; trede gour unan an amzer-dremenet-striz eo *duk* (kembraeg « duc »).

*Gorfen* a glot ouz ar c'hembraeg « gorffen » hag ouz hor ger « gourfenn », ennañ ar ger « penn » (Pedersen, I, 130).

215. *Hayl* (salud !), eus ar saozneg « hail ».

*Se* (kador-veur) ne dle ket klota ouz ar c'hembraeg « sedd » nag ouz hor ger « sez ». Dont a ra marteze eus ar saozneg « see » (sez ; kador-veur).

220. Teurel evez ouz ster *gwas*, a dalv kement ha « mevel », evel a-wechou hor ger « gwaz » hag ar c'hembraeg « gwas ».



Ny a-th-tek, bys gorfen bys
Yn ponow dhe wrowedha.
BELSEBUC
Hayl, ow arluth yn dha se !
Otta kerghys dhys dhe-dre
Genen-ny an harlot bras,
Adam plos, a-dhesefsa
Warnan conquerrya nefra :
Lemmyn ef yu agan gwas.
LUCIFER
Ow banneth dheugh-why pupprys ;
Mar dha y-wreugh ow negys
Prest yn pup le.
Gorreugh an fals negedhys
Gans Abel a-dhesempys
Dhe esedha.

---

Ez tougimp, betek gourfenn ar bed
E poaniou da c'hourvez.
BELZEBUZ
Salud, va aotrou ez kador-veur !
Setu kerc'het d'it d'ar gêr
Ganimp-ni an hailhon bras,
Adam lous, en doa gortozet
Trec'hi warnomp atao ;
Bremañ eo-heñ hor mevel.
LUSIFER
Va bennoz d'eoc'h-c'houi bepred ;
Ken mat e rit ho kefridi
Dalc'hmat e pep lec'h.
Lakait ar fals lakepod
Gant Abel raktal
Da azeza.

# RENER-MEUR IWERZON

An Ao. Douglas Hyde a zo bet anvet nevez ' zo da rener-meur (*uachtaran*) stad Iwerzon, hervez ar reizadur nevez.

An Ao. Hyde, anavezet mat ivez dindan e ano pluenn «An Chraoibhin Aoibhinn », a zo eur protestant eus kontelez Roskoman. E dad a oa pastor eus Iliz Iwerzon. Studiet en deus e *Trinity College*, skolveur brotestant brudet Bla-Klia. Kement-se da verka spis ar skouer veur roet gant pobl Iwerzon, ha hi katolik, o tibab eur protestant da rener-meur he stad nevez.

Gwir eo en deus gouestlet an Ao. Hyde e holl vuhez da zasorc'hidigez ar gouezeleg hag ar sevenadurez c'houezelek. Gant eun nebeut tud arall e savas ar « *Gaelic League* » er bloaz 1893 hag e voe ar rener kenta anezi. Bez' e voe ivez rener-meur an « *Irish National Literary Society* » hag an « *Irish Texts Society* », kelenner war ar gouezeleg a-vremañ hag al lennegez iwerzonek e *Skol-veur Bla-Klia* ha dean *Kevrenn ar Studiou Keltiek* (Faculty of Celtic Studies) anezi. Savet en deus kalz a levriou gouezelek, embannet eun toullad dournskridou koz ha dastumet e-leiz a gontadennou hag a ganaouennou.

D'eomp-ni en deus roet an aotre da embann e brezoneg darn eus ar c'hanennou-karantez ken kaer dastumet gantañ e Konnac'ht. Eur blijadur eus ar re vrasa eo evidomp gwelout eur C'helt betek an douar eveltañ anvet e penn ar stad keltiek n'eus nemeti.

F.



# LEVRIOU

*Die kornische Geschichte von den DREI GUTEN RATSCHLAEGEN nebst Uebersetzung und Glossar und zwei irischen Versionen in Uebersetzung,* gant Ludwig Mühlhausen, Berlin 1938.

Marvailh *Jowan Chy-an-Horth* a zo anavezet mat gant hol lennerien, peogwir e voe embannet, ar skrid kernevek hag an droidigez vrezonek, e niverenn 20 *Gwalarn*.

Setu-heñ moulet bremañ en eul levrig 40 pajenn (an eil eus rummad Kevredigez Alaman ar Studiou Keltiek). Gant ar c'heltiegour brudet L. Mühlhausen eo bet aozet ar mouladur-mañ. En e raklavar e tispleg penaos e teuas betek ennomp ar marvailh-se, ar skrid kernevek n'eus nemetañ tennet eus lennegez ar bobl. D'al lenneg kembreat Edward Lhuyd omp dleourien anezañ. Embannet e voe gantañ en e *Archaeologia Britannica*, e 1707 ; skrivet e voe, hervez, war-dro ar bloaz 1667.

E *Gwalarn* e voe moulet *Jowan Chy-an-Horth* (evel amañ *Seth hag Adam*) hervez doare-skriva reizekaet R. Morton Nance. Gant L. Mühlhausen eo bet moulet dres hervez doare-skriva Lhuyd. Da skouer e roomp eur frazenn :

1. Skrid Lhuyd. — *Kibmiaz têg ev a kymeraz, ha*

*pel dha êst ev a travaliaz, ha uar an dûadh e 'ryg dhoz tshei tiak ; ha 'ryg huillaz ena huêl dha 'uil.*

2. Skrid reizekaet. — *Cumyas teg ef a-gemeras, ha pell dhe Est ef a-dravalyas, ha worth an deweth ef a-wrug đos dhe chy tyak, hag a -wrug whylas ena whel dhe wul.*

3. Troidigez. — *Kimiad kaer heñ a gemeras, ha pell d'ar Reter heñ a veajas, hag en diwez heñ a zeuas da di eun tieg, hag a glaskas eno labour da ober.*

Da heul e ro d'imp L. Mühlhausen an droidigez alamanek, notennou, eur geriadurig hag eur yezadurig. Staget en deus ouspenn ouz e labour troidigez alamanek daou varvailh-pobl a Iwerzon, damheñvel dre an danvez ouz ar marvailh a Gerne : *Tri Ali Mac Tailce* (tennet eus « Imtheachta an Oireachtais », 1901), hag *An Tri Ali* (tennet eus ar gelaouenn « Béaloideas » II). Dudius eo keñveria an tri marvailh.



# BREZONEG EEUN

# PENAOS REI EUN ANO BREZONEK D'EUN TI

Alies, tud a bren eun ti pe a laka sevel unan, a zo nec'het o c'houzout pe ano brezonek rei d'ezañ. Setu amañ eta eun nebeut aliou.

1. Mar deo eun ti koz, d'ezañ eun ano brezonek, mirit an ano-se, nemet re zivalo pe re c'hallekaet e vefe.

2. Mar deo eun ti nevez (pe mar kav d'eoc'h e rankit kemma ano eun ti koz) dibabit d'ezañ da ano hini an dachenn (ar park, da skouer) m'eo bet savet warni. Mar n'eus ano ebet war ar paperiou-gwerz, goulennit ouz tud ar vro petra reont eus an dachenn perc'hennet ganeoc'h, pe petra a veze graet anezi gwechall. Klaskit er paperiou koz, pe lakait unan bennak da glask evidoc'h. Ar reolenn vras eo : arabat kemma ano eul lec'h hep abeg. Eun enor hag eun dlead er c'hontrol eo degas d'ar goulou eun ano bet ankounac'haet gant ar rummadou yaouank.

3. Mar ne gavit netra, neuze e vo ret d'eoc'h rei eun ano ijinet ganeoc'h hoc'h-unan : an nebeuta ijinet koulskoude ar gwella. Roit eun ano o tenna d'al lec'h tosta ; pe c'hoaz o tenna da istor ar rannvro pe ar barrez. Eun dra gaer eus ar c'haera eo adveva ano eur sant pe eun den madelezus bennak, pe c'hoaz ano eur vourc'h, eur c'hastell, eun iliz, eur chapel, pe zoken eun ti, eur park pe eur prad aet da get.

4. N'eo ket difennet rei d'eun ti n'eus forz pe ano, gant ma vo kaer ha brezonek : hoc'h ano-c'houi,

da skouer, pe ano unan eus ho kerent. Me koulskoude ne rafen ket an dra-se, a gredan.

5. Ha dreist-holl : goulennit atao kuzul digant unan ampart war ar brezoneg diwar-benn an doare gwella da skriva ano ho ti. Neuze, ra vo skrivet (livet pe gizellet) sklaer-tre, a-us d'an nor, d'an holl da lenn anezañ en eur dremen. Rak seul vui a anoiou brezonek a vo skrivet, *a-wel d'an holl,* seul welloc'h evit ar yez.





# Penaos kelenn ar Brezoneg Eeun

Ar « Brezoneg Eeun », — a bouez eo lavarout an dra-se eur wech c'hoaz, — n'eo nemet eun diazez. Ne dle ket beza desket evitañ e-unan. N'eo nemet eur bazenn : ar bazenn genta en anaoudegez ar yez.

Aes-tre eo da zeski. Aes-tre eo da gelenn. Eun nebeut aliou a zo mat da rei koulskoude d'ar gelennerien evel d'ar studierien. Talvoudus e vo d'ezo eta, a gredan, ar pennadou da heul : *penaos kelenn ar Brezoneg Eeun.*

## KENTA DOARE : AR C'HARTENNOU

Eur C'HOARI eo, hag a dle beza renet gant ar c'helenner. Diskleriet e vo amañ dreist-holl e sell kelennerien ar c'helc'hiou-studi, dirazo tud na ouzont nemet galleg.

Talvezout a c'hell ivez d'an hini a gelenn ar yez da dud a oar komz hep gouzout na lenn na skriva, koulz ha d'ar vistri er skoliou bihan hag etre. Pep kelenner a welo buan petra en devo da gemma hervez ar re a zo dirazañ.

## MENOZ

N'eo ket a-walc'h anaout eur benveg : ret eo deski ober gantañ. N'eo ket a-walc'h KOMPREN eur yez : ret eo deski KOMZ ha SKRIVA.

Da gomz ha da skriva e ranker beza gouest da sevel

frazennou. Setu aze eun dra na vez ket desket alies, zoken gant ar studier gwella.

Perak ?

1° Dre na oar ket tre petra lavarout.

2° Dre na oar ket mat skoulma ar geriou an eil ouz egile.

Pal ar c'hoari-mañ eo eta :

1° Rei d'ar studier danvez-frazennou, da lavarout eo, geriou.

2° Deski d'ezañ kenstaga ar geriou-se difazi.

## AR C'HOARI

Geriou ar Brezoneg Eeun a skriver war gartennou. Tenna a reer teir, peder, pemp kartenn diouz ar pakad, ha rei anezo d'ar studier, d'ezañ da sevel frazennou ganto.

Lakaet en doare-se, e seblant ar c'hoari beza gwall ziskiant. Pedi a ran al lenner da c'hortoz eun tammig koulskoude kent dougen e varnidigez.

## A : AR RUMMAD KENTA

Holl gartennou ar c'hoari a vo heñvel o ment : kemerit tammou kartoñs moan, pevarc'hornek, karrezek mar karit (n'eo ket ret), d'ezo eur c'houec'h santimetrad bennak hed. Netra aesoc'h, er c'helc'hiou-studi, eget ober seurt kartennou.

EIZ kartenn a vo e pep rummad.

Pep studier a ranko ober e gartennou E-UNAN, en doare da heul :

1° War holl gartennou ar rummad kenta, e-kreiz ar gartenn, merkit al lizerenn A war an daou du.

2° Neuze, kemerit eur gartenn, ha dindan al lize-








renn A, merkit an niverenn 1 ; troit ar gartenn, ha war an tu all, dindan al lizerenn A ivez, merkit an niverenn I'. Kemerit eur gartenn all, ha grit heñvel, nemet e-lec'h 1 hag 1', merkit 2 ha 2'. Hag evel-se gant pep kartenn betek 8 hag 8'.

3° Ret e vo d'eoc'h neuze skriva ar geriou. Kemerit skouer war ar skeudenn moulet e-kichen, hag a ziskouez ar gartenn A/1. Ar geriou, evel ma welit, a zo skrivet e pep korn, en tu kleiz.

4° Setu amañ ar geriou da zibab evit ar rummad kenta :

A/1 — den, an den, eun den — kreñv — emañ, n'emañ ket, n'emañ ken — amañ.

A/1' — hent, an hent, eun hent — uhel — e, en — kerzout, o kerzout.

A/2 — bugel, ar bugel, eur bugel — bras — edo, n'edo ket, n'edo ken — aze.

A/2' — menez, ar menez, eur menez — izel — e-barz — redek, o redek.

A/3 — gwaz, ar gwaz, eur gwaz — bihan — a zo, eo, bez' ez eo — eno.

A/3' — pont, ar pont, eur pont — berr — e-kichen — sevel o sevel.

A/4 — paotr, ar paotr, eur paotr — teo — a oa, e oa, bez' e oa — ahont.

A/4' — poull, ar poull, eur poull — hir — war — lammat, o lammat.

A/5 — aotrou, an aotrou, eun aotrou — treut — a vo, e vo, bez' e vo — e-barz.

A/5' — park, eur park, ar park — eeun — a-dreñv — tremen, o tremen.

A/6 — laer, al laer, eul laer — kaer — a vije, e vije, bez' e vije — er-maez.



A/6' — prad, ar prad, eur prad — doun — dirak — c'hoarzin, o c'hoarzin.

A/7 — martolod, ar martolod, eur martolod — divalo — n'eo ket, n'oa ket — a-zehou.

A/7' — ti, an ti, eun ti — ledan — a-us da — koueza, o koueza.

A/8 — soudard, ar soudard, eur soudard — gwan — ne vo ket, ne vije ket — a-zehou.

A/8' — porz, ar porz, eur porz — striz — dindan — c'hoari, o c'hoari.

## LABOUR AR C'HELENNER

1° En eur ziskouez d'ar studierien penaos ober ar c'hartennou, ar c'helenner a zesko d'ezo ster ar geriou dre ma vezint skrivet. ARABAT LEZEL AR STUDIERIEN DA SKRIVA AN DROIDIGEZ C'HALLEK E-KICHEN PEP GER. Lezit anezo, mar karont, d'ober eur skeudennig e-kichen geriou 'zo. Mar ankounac'haont ster ger pe c'her, ret e vo d'ezo klask anezañ en o levrig : *Alc'houez ar Brezoneg Eeun.*

Mar kav d'ar c'helenner ez eo re lakaat ober eiz kartenn en eun taol, d'ezañ lakaat ober peder da genta, ha peder all goude.

2° Kerkent ha ma vo anavezet ster pep ger gant ar studierien, e vo gallet ober ar c'hoari :

Kemer an eiz kartenn, o meska hag o zrouc'ha, evel ma reer gant kartou-c'hoari, ha neuze rei d'ar studier teir c'hartenn pe beder. Ar studier a rank dibab eur ger war bep kartenn en doare d'ober eur frazenn. Bez' e c'hell trei pep kartenn evel ma kar. Rankout

a ra koulskoude lezel ar c'hartennou en urz evel m'int bet roet d'ezañ.

Da skouer :

Roet eo bet d'ezañ A/6, A/3, A/2.
Bez' e c'hell sevel ar frazennou-mañ :

*ar prad — a zo — izel.*
*kaer — eo — ar bugel.*
*al laer — a zo — o redek.*
*dirak — eur pont — edo.*
*doun — eo — aze.*

A-raok kregi gant ar c'hoari, ha dreist-holl e-pad ar c'hoari, e tisklerio ar c'helenner eun nebeut reolennou, evel :

*a*) diskleria, gant ar skoueriou a zo dirazañ, pegoulz e vez graet gant *an, ar* pe *al* ; gant *eun, eur* pe *eul.*

*b*) diskleria penaos e vez lakaet *bez' ez eo* e penn kenta eur frazenn, *a zo* goude ar ger-rener, *eo* goude ar geriou all.

*k*) diskleria penaos e vez lavaret *eur park bras,* ha n'eo ket *eur bras park.*

POUEZA ATAO war ar pez A VEZ LAVARET. Lakaat doun e spered ar studier AR STUMMOU-FRAZENNOU A VEZ GRAET GANTO E GWIRIONEZ. Lakaat adskriva war ar c'haierou ar frazennou a vo deut ar gwella. Aes kompren e vo, evel kustum, talvoudegez ar c'hoari diouz talvoudegez ar c'helenner.

## B : AN EIL RUMMAD

Kartennou an eil rummad ne vint graet nemet :

1° Ma oar ar studierien ober gant kartennou ar rummad kenta.



2° Ma'z eo deut da vad ar c'hoari en taol kenta.

An ali a roan d'ar c'helenner amañ eo mont eun tammig goustatoc'h eget gant an rummad kenta, hag an ali-se a dalv ivez evit an holl rummadou da heul. Lakaat ober peder, teir pe zoken diou gartenn bep gwech, ha meska ganto alies ar c'hartennou graet a-raok.

Kartennou an eil rummad a vo merket warno al lizerenn B. Niverennet e vint eus 9 betek 16.

Setu amañ ar geriou da zibab :

B/9 — maouez, ar vaouez, eur vaouez — melen — a zo bet, eo bet, bet eo — atao.

B/9' — moger, ar voger, eur voger — mat — ha, hag — kemer, o kemer, kemeret.

B/10 — kador, ar gador, eur gador — kalet — a oa bet, e oa bet, bet e oa — a-wechou.

B/10' — kambr, ar gambr, eur gambr — koz — ouz — kas, o kas, kaset.

B/11 — taol, an daol, eun daol — teñval — a vo bet, e vo bet, bet e vo — adarre.

B/11' — toenn, an doenn, eun doenn — talvoudus — betek — lakaat, o lakaat, lakaet.

B/12 — boutailh, ar voutailh, eur voutailh — blot — a vije bet, e vije bet, bet e vije — c'hoaz.

B/12' — boest, ar voest, eur voest — brao — hep — tenna, o tenna, tennet.

B/13 — pal, ar bal, eur bal — plaen — n'eo ket bet, ne oa ket bet, ne vo ket bet, ne vije ket bet — alies.

B/13' — paner, ar baner, eur baner — paour — dreist — teurel, o teurel, taolet.

B/14 — gwalenn, ar walenn, eur walenn — gwenn — a ra, e ra, a rae, e rae — bemdez.

B/14' — gwastell, ar wastell, eur wastell — gouiziek — diwar-benn — klask, o klask, klasket.

B/15 — gavr, ar c'havr, eur c'havr — glas — a raio, e raio — gwech ebet.

B/15' — godell, ar c'hodell, eur c'hodell — garo — diouz — koll, o koll, kollet.

B/16 — dor, an nor, eun nor — du — a raje, e raje — bemnoz.

B/16' — delienn, an delienn, eun delienn — digor — eus — kavout, o kavout, kavet.

Netra nemet o teurel eur sell ouz ar geriou-mañ, e welo ar c'helenner en devo reolennou nevez da ziskleria. Da skouer :

*a*) penaos e tleer staga eun ano-verb ouz *a ra, a rae,* hag all : *kavout a ra, teurel a rae.*

*b*) pegoulz e tleer ober gant *ha* ha pegoulz e tleer ober gant *hag.*

Met an dra a bouez brasa en devo da gelenn amañ e vo ar c'hemmaduriou, da lavarout eo ar c'hemma lizerenn genta geriou 'zo, evel : *maouez, ar vaouez.*

Mat e vo, a gredan, paouez eun tammig da gomz diwar-benn ar goulenn-se.

## PENAOS KELENN AR C'HEMMADURIOU

Ar c'hemmaduriou a vez spontet ganto ar studierien na ouzont nemet galleg. Ar studierien a oar komz brezoneg ne reont forz ebet. Peurliesa ne vezont desket mat, na gant ar c'hallegerien, na gant ar vrezonegerien.

Kant doare a zo koulskoude da gelenn ar c'hemmaduriou. Unan a vo kavet em levrig, « *Cours Elémentaire de Breton* ». Setu amañ unan all :



Hep mont da glask re bell, lavaromp ez eus pevar rumm kemmaduriou. Ha peogwir emaomp o c'hoari gant kartennou, plijus e vo d'ar studier marteze soñjal er c'hoari-kartou. Setu perak e tibabin pevar merk : keur, karo, treflez, pikez. Pep merk a ziskouezo eur rumm kemmaduriou, hag a vo treset (e ruz pe e du, evel ma rank) war-lerc'h kement ger a c'hell lakaat da gemma ar ger a zeu en e c'houde.

1° KEUR (gwelloc'h e vije lavarout KIB marteze) : ar c'hemmaduriou dre vlotaat : k-g ; t-d ; p-b ; g-c'h ; gw-w ; d-z ; b-v ; m-v.

2° KARO (pe welloc'h BAZ) : ar c'hemmaduriou dre c'houeza : k-c'h ; t-z ; p-f.

3° TREFLEZ (pe welloc'h SKOED) : ar c'hemmaduriou mesket : g-c'h ; gw-w ; d-t ; b-v ; m-v.

4° PIKEZ ( pe welloc'h KLEZE) : ar c'hemmaduriou dre galetaat : g-k ; gw-kw ; d-t ; b-p.

Er rummad B, ne vo ezomm nemet eus ar c'hemmaduriou dre vlotaat. D'ar c'helenner da lakaat tresa merk ar c'heur war-lerc'h *maouez, moger, kador* hag all. D'ezañ da ziskleria neuze penaos ne gemmer ket D a-wechou ; penaos ne vez ket graet ar c'hemmadur bep tro ; penaos e vez lavaret *an nor,* hag all.

*Notenn.* — Mat eo lezel ar studier da skriva, e berr gomzou, hag e galleg ma kar, ar reolennou dindan ar geriou, war an darn eus ar gartenn a chom gwenn etre ar ger hag al lizerenn a verk ar rummad. Skriva a-dreuz evit ma vo hiroc'h al linennou.

ROPARZ HEMON.

(*da heulia*)

# NOTENNOU

## AR STOURM EVIT AR YEZ UNVAN

Da heul anoiou ar re o deus gouestlet chom feal d'ar reizskrivadur unvan, e lakaomp gant plijadur hini hor c'henlabourer Y. Drezen. Skriva a ra d'imp :

« ... keit ha ma pado *Gwalarn*, e kendalc'hin gant doare-skriva *Gwalarn*. »

Strisaat a ra eun tammig, evel ma weler, promesa ar re all. Hogen ne c'houlennomp ket muioc'h.

Pep skrivagner a venn difenn, a-gevret ganimp, unvaniez ar brezoneg, kaset d'imp e ano ar c'henta gwella. Degas a reomp da soñj d'hor c'henlabourien e vefe diaes, diaes-bras zoken, moula war *Gwalarn* oberou eun den anavezet evit beza, kalz pe nebeut, a-du gant ar freuzerien.

## OBER BRUD

D'ar mare ma vez kelaouennou a Vreiz o komz an nebeuta ma c'hellont diwar-benn *Gwalarn* hag e labour, « o tevel evit laza », evel ma lavarer, e rank hor mignoned ober brud en-dro d'ar gelaouenn an dalvoudusa marteze evit amzer da zont ar yez hag araokaat ar studiou keltiek e Breiz.

Nag a vad a c'hell eur ger lavaret d'ar re hoc'h eus levezon warno, eur pennadig moulet e korn eur gazetenn, ober da skañvaat ar bec'h spontus douget gant rener *Gwalarn*.

Eur skouer hepken : eur bern Brezoned a zo, hag



a c'houlenn kaout eur *Geriadurig Gallek-Brezonek*. Ne ouzont ket emaomp oc'h embann unan. Prest e vefent da goumananti raktal da *Walarn* ma oufent. Piou a lavaro d'ezo penaos hen ober ?

## DIWAR-BENN AR STAGADENN

Klemmou a zo savet gant darn eus hol lennerien diwar-benn an doare m'eo strollet hor stagadenn ouz *Gwalarn*. Penaos, emezo, distrolla ar stagadenn-se hep regi ar golo ha labeza an niverenn ?

Kredi a ra d'imp n'eus nemet eun dra d'ober : pa vo deut poent koubla ar stagadennou, kas d'ar c'houbler-levriou an niverennou evel m'emaint degouezet ganeoc'h. Ar c'houbler-levriou a ouezo distrolla ar stagadennou hep ober gaou ouz peurrest an niverenn. E vicher eo.

## AN TREC'H

Arnodennou « An Trec'h » a voe graet e miz Eost, evit ar wech kenta, e Milin Bennfoull, e-kichen Loperc'hed. Pevar den o doa lakaet o ano, hag o-fevar e voent kavet gouest.

An Itron Kerlann a dapas an Trec'h Kenta (notenn : mat-tre), hag ivez an Aotrou Per Loisel (notenn : mat).

An Aotrou Maze a dapas an Trec'h Meur (notenn : mat), hag ivez an Aotrou Daniel (notenn : mat).

Hor gourc'hemennou d'an Drec'hourien.

## AR SKOL GEMBRAEG DRE LIZER

Nao studier o deus roet o ano betek-hen evit heulia

kenteliou ar *Skol Gembraeg dre Lizer*. Pemp anezo a zo kroget da vat gant studi yez hor c'hendirvi tramor. Eus ar gwella ez eo evit an amzer-da-zont, eme an Ao. F. Vallée : « a bouez bras eviti trei ar muia ar gwella a Vreiziz desket ouz studi ar c'hembraeg », a skrive hor mestr koz n'eus ket pell. Ha Kembreiz o-unan a hañval meiza e rafe vad d'ezo kaout darempredou puilh hag aketus gant Breiz ha Breiziz.

Bez' e c'heller degemer a-benn-bremañ eun eil rummad skolidi. Skriva, da c'houlenn hiroc'h kelou, da « G. Berthou, 9, rue de l'Avre, Paris (15°) ». Evit heulia ar skol, ez eo ret gouzout ervat ar brezoneg unvan.

## AR BLEUN-BRUG

Ar Bleun-Brug a voe dalc'het eus an 3 d'ar 6 a Wengolo e Lanuon. Bez' e voe evel boaz c'hoariva, kanadeg ha prezegennou. Ar prezegennou-se a voe graet gant an Aotrounez Perrot, Delaporte, Ar Floc'h, H. Kaouisin, Ar Voyer ; Herrieu, Ar Go, Bonnieg ha Mevelleg.

E-pad an abadennou c'hoariva e voe displeget *Fostus an Doktor Daonet*, gant Roparz Hemon, diwar pez-c'hoari saoznek Marlowe. Kempennet oa bet ar c'hoariadenn gant H. Kaouisin.

## BREURIEZ-VEUR AR BREZONEG

Ret e vo da izili Breuriez-Veur ar Brezoneg envel pevar ezel nevez dizale. An neb a garfe en em lakaat war ar renk a zo pedet da gas, ar c'henta ar gwella, e ano hag e chomlec'h d'ar sekretour : L. Nemo, 12, Place de la Tour d'Auvergne, Brest.



## DIWAR-BENN AR BREZONEG EEUN

War an « Ouest-Eclair » eus an 22 a viz Gwengolo, e lennomp eur pennad mat-tre diwar-benn ar Brezonez Eeun, gant an Ao. F. Vallée, bennoz Doue d'ezañ ha d'an Aotrou L. ar Berr, en deus roet degemer mat d'ar pennad.

« A bouez bras eo evit amzer-da-zont Breiz », eme an Ao. Vallée, « e c'hallfe *an holl Vreiziz* dont da c'houzout ar brezoneg ».

Ni eo a voul e lizerennou stouet : *an holl Vreiziz.* Rak aze emañ pal penna ar Brezoneg Eeun : rei tu da gement den a wad breizek, da gement den a vev war zouar Breiz, da zeski yez ar vro.

Pelloc'h, e lavar an Ao. Vallée ez eo ar Brezoneg Eeun « eur wellaenn na anavezer ket a-walc'h, dre n'eo ket bet brudet evel ma tellez beza ». Hag a zo gwir, pa soñjomp n'eus ket betek-hen eur c'helenner nag eur skrivagner, er-maez eus « *Gwalarn* », o klask ober e vad eus an doare nevez-se da zeski ar yez.

Goude, e tiskler an Ao. Vallée petra eo ar Brezoneg Eeun, ha penaos eo bet aozet. Trugarez d'ezañ da veza merket splann n'eo nemet ar bazenn izela en anaoudegez ar brezoneg, peogwir e rank an anaoudegez-se beza astennet « dre lenn skridou ar wella skrivagnerien ha darempredi yezegerien akuit ».

Ha da gloza e ro an ali da zeski, — da genta, — ar Brezoneg Eeun, ha da brena al levrig « *Alc'houez* ».

« Gant eul levrig e-giz *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* », emezañ, « hag eun tammig bolontez vat, e c'hell n'eus forz piou, e berr amzer, lenn ha skriva ar brezoneg-se, a zo evel eun diazez, — starta diazez a zo, — da vont pelloc'h ».

« AR BREZONEG ER SKOL »

Eul levrig 60 pajenn a zo o paouez dont d'imp, e ano (rak e galleg eo skrivet) : *Enseigner le Breton, Exigence Bretonne* (Kelenn ar Brezoneg, Goulenn Start Breiz). An danvez a zo moulet war ar golo e lizerennou bihanoc'h : Stourm ha Strivou « Ar Brezoneg er Skol ». — Roll ar Goulennou Bihana. — Skrid-danevell Desgranges. — Testennou ha Diellou.

Lavaromp dioustu ez eo al levrig-mañ eur skouer a abostolerez : sklaer, skiantek, aes da lenn. Ar mennad, hervez ar c'hentskrid, eo bruda ar stourm boulc'het gant « Ar Brezoneg er Skol » hag ober d'ar Vrezoned dont stankoc'h-stanka da rei harp d'ar strollad. Bez' ez eo ivez lakaat dirak ar Gouarnamant hag an dud a-vras pez a vez goulennet gant Breiz e sell ar gelennadurez ; diskouez pegen start e fell d'hor pobl beza selaouet.

An traou displeget el levrig, hag i dianav c'hoaz d'eun darn vras eus hor c'henvroiz, a zo anavezet mat gant lennerien *Walarn*. Talvoudus e vo d'ar re-mañ koulskoude, peogwir e kavint dastumet evit ar wech kenta eur bern diskleriaduriou chomet a-skign betek-hen er pennadou embannet war ar c'hazetennou. Brao-tre an taolennou hag ar gartenn a ziskouez labour ar strollad eus 1934 da 1938.

Kalz a zo c'hoaz d'ober kent tizout ar pal. Ha, — n'eo ket eun tamall a reomp amañ da strollad « Ar Brezoneg er Skol », — marteze e vije bet mat lavarout eur ger diwar-benn labour hir, padus, kendalc'hus ar c'hazetennou hag an oberou brezonek : *Feiz ha Breiz, Breiz, Gwalarn, Ar Bleun-Brug, Ober, Brezoneg ar Vugale, Ar Brezoneg er Skoliou*, hag all, hag



all. Ma c'heller hizio mont da c'houlenn tra pe dra evit ar yez digant ar Gouarnamant, ez eo dreist-holl en askont d'ar c'hazetennou ha d'an oberou-se. Ha seul vui e vint skoazellet, kresket, brudet, seul greñvoc'h e c'hellor komz d'ar renerien.

Priz al levrig eo 16 real. Skriva, diwar-benn « Ar Brezoneg er Skol », 10, rue des Artistes, Paris (14°), pe 61, rue du Roulage, Gwened. An arc'hant da brena al levrig pe da skoazella ar strollad a dleer kas da : M. J. Marzin, 101, rue du Cherche-Midi, Paris (Kont-Red 915.81, Paris).

DIVANKADURIOU

Da zivanka e niverenn *Gwalarn* 115-116 :

P. 37, n. 46, eil linenn kent dibenn an notenn, e-lec'h *Med-hen*, lennit *Med-heven*.

Hevelep pajenn, n. 47, trede, pevare ha seizvet linenn, e-lec'h *magi, magi, Maggi*, lennit *maqi, maqi, Maqqi*. — An ogameg *maqos*, tro-c'henidik *maqi*, eo ar ger a zo aet da iwerzoneg ha skoseg *mac*. Furm c'halianek ar ger-se (galianeg enez- Vreiz ha galianeg an Douar-bras) a oa *mapos*. Ac'hano *Maponos*, lezano Apollo, war enskrivaduriou enez-Vreiz, II-vet-III-vet kantved goude H.S. Da gembraeg *mabon*, « paotr yaouank » eo aet *maponos*.

P. 62, kenta dilinennad, eil linenn kent an dibenn, e-lec'h *Mirakkos*, lennit *Marikkos*. — Dinaouet eus *mâros*, « meur ». Istorek an ano-se peogwir ez eo bet hini eun den kalonek eus ar werin a voe rener emsavadeg ar C'halianed ouz ar Romaned er bloaz 70 goude H.S. Eur Bog (*Bogios, Boios*) e oa Mârikkos. Dre e c'hanedigez e tenne d'eur bobl gadarn a dennas brud

war hec'h ano dre hir stourmadegou ouz ar Romaned en Italia, ouz ar C'hermaned hag an Daked e Kreiz-Europa. Dilerc'hiadou ar bobl-se a oa deuet da veva e Galia er I-a kantved kent H.S. A-zivout Màrikkos Boios, lenn Istoriou Tacitus, eil levrenn, LXI.

Hevelep pajenn, n. 76, pempvet linenn kent an dibenn, e-lec'h *-vellaumon*, lennit *-vellaunon* (ar ger end-eeun a zo aet da gembraeg *-wallawn*, da henvrezoneg *uuallon*, da grennvrezoneg *guallon*).

Diou linenn uheloc'h, e-lec'h *veletes*, lennit *veletos*.

## DEIZIADUR BREZONEK

Eun deiziadur brezonek a vo graet evit 1939.

Daou vouladur a vo :

1° Eur mouladur-godell, ennañ anoiou Sent Vreiz, goueliou ar relijion ha goueliou ar vro, ar c'houlzou-amzer.

E daou liou e vo, gant skeudennou. Setu amañ ar priziou :

| | | | |
|---|---|---|---|
| 1 | : | 1,25 | (kuit a vizou) |
| 6 | : | 6,50 | — |
| 12 | : | 12 lur | — |
| 20 | : | 17,50 | — |
| 50 | : | 37,50 | — |
| 100 | : | 70 lur | — |

2° Eur mouladur-moger war gartoñs ; ment : 23 dre 25 santimetr. Eun nevezinti vras eo. Ar skrid a vo heñvel ouz hini ar mouladur-godell, nemet brasoc'h e vo al lizerennou.

E daou liou e vo ivez, gant eur skeudenn e-kreiz. Setu amañ ar priziou :



| | | | |
|---|---|---|---|
| 1 | : | 4 lur | (kuit a vizou) |
| 6 | : | 22,50 | — |
| 12 | : | 35 lur | — |
| 25 | : | 67,50 | — |
| 50 | : | 120 lur | — |
| 100 | : | 200 lur | — |

*Notenn.* — Ar genwerzourien a garfe rei an deiziadur-se d'o ostizien a c'hello goulenn ar priziou a-vras. Moulet e c'hello beza o ano en eur c'hombod miret a-ratoz (e brezoneg e ranko beza). An droidigez a c'hello beza graet gant ar mouler.

Skriva da Unvaniez an Oberou Breizek, Pleiber-Krist. Kas an arc'hant da :

Mme J. Caouissin, Pleyber-Christ, Kont Postchekennou 22.092, Roazon.

Embannet e vo an deiziadur brezonek d'ar 15 a viz Du. Eun dlead eo harpa eun oberenn, graet, nann evit gounit arc'hant, met evit bruda ar brezoneg.

## CROIS TARA

*Crois Tara* eo ano eur gazetennig nevez skrivet e skoseg penn-da-benn. Moulet eo war baper brao, war beder fajenn. Keleier a bep seurt a ro diwar-benn Bro-Skos. Rei a reomp amañ chomlec'h ar merour e skoseg, evel ma'z eo skrivet : *Dionnasg Gàidhlig na h-Alba, 183 Sràid Dheorsa, Glaschu.*

## OLD CORNWALL

Setu amañ an traou dudiusa a gavomp e niverenn Hañv ar gelaouenn-gelc'h-se :

Eur gontadenn gant R. Morton Mance, *An Try Lavar* (ezomm ebet da drei ar geriou-se e brezoneg).

Eun embann, o kemenn e vo prest dizale ar *Geriadur Kernevek-Saoznek.* Ar priz eo 7 chilling hanter (lakait eur chilling ouspenn evit ar mizou-kas). Skriva da : Mrs. A. Pool, Woodside, St. Ives, Cornwall. Komz a raimp diwar-benn ar *Geriadur-se,* eul labour a bouez ma'z eus, e niverenn *Gwalarn* Kerzu.

## BREZONEG AR VUGALE

Setu amañ anoiou ar re o deus kaset d'imp arc'hant evit kef « Brezoneg ar Vugale », bennoz Doue d'ezo :

An Ao. H. ar Menn : 10 lur. — Dizano, Roazon : 20 lur. — An Ao. Dr. Cornic : 25 lur. — An Ao. Le Marouille : 50 lur. — Dizano : 125 lur. — An Ao. P. Rigault : 60 lur. — An Tad Chapel : 10 lur. — en holl : 300 lur.

Levriou kaset :

D'an Ao. L. Stephan, evit bugale skol Sant Tremeur, Keraez : 115 lur.

Chom a ra er c'hef : 733 lur.

Kemenn a reomp da veleien ha mistri-skol Bro-Wened e chom ganimp c'hoaz meur a bakad eus al levr « Prinsézig en Deur », skrivet en o rannyez.

Ouspenn levriou evel « Nijadenn an Aotrou Skañvig », « Per ar C'honikl », « Marvailhou Andersen », hag all, e c'hellomp kas ivez d'ar skoliou eun nebeut levriou da zeski ar yez, evel « Yezadur Berr ar Brezoneg », « Alc'houez ar Brezoneg Eeun », « Reizskrivadur ar Brezoneg ».

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest *Ar Merour* : Y. DREZEN

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)